# GWALARN

## PREDERIADENNOU
### DIWAR-BENN
## AR YEZOU HAG AR BREZONEG

gant

MEVEN MORDIERN

(Levrenn IV)

**84**

DU 1935

# Prederiadennou

## diwar-benn

# ar Yezou hag ar Brezoneg

gant

**MEVEN MORDIERN**

(Levrenn IV)

## TAOLENN

Pajenn



# XXIX

## FRAMMATAERIEN HA STERNATAERIEN BOBLAÑS. KENTEL BRO-SAOZ

Eur skouer souezus a drec'hderiou hag a faezderiou lerc'h-ouz-lerc'h, a skedadou hag a ziskedadou oc'h en em bebeila e buhez istorek eur bobl, a gavomp hogos e-harz d'eomp, — pa 'z eo gwir n'eus nemet kanol Vreiz-Veur etrezomp, — e Bro-Saoz.

Gant rouez ha teusk an testeniou istorek kempred d'an darvoudou, diaes eo d'eomp lavarout perak ez eo bet trec'h da enez-Vreiziz ar bagadou Saozon, Anglizien, Juted ha Frizoned a zeuas da ober o annez en enezenn er $V^{vet}$ hag er $VI^{vet}$ kantved goude H.S. (1). N'eo ket dre m'edont niverusoc'h eget Breiziz ez int bet trec'h d'ezo. Ar Saozon, war an Douar-bras, a oa eur bobl bras a-walc'h diwar

(1) H. M. Chadwick, *The Origin of the English Nation*, Cambridge, 1907 ; eil mouladur, 1924 ; Ch. Oman, *England before the Norman Conquest*, London, 1910 ; F. Lot, *Les migrations saxonnes en Gaule et en Grande-Bretagne du IIIe au Ve siècle*, war *Revue historique*, 1915 ; *Hengist, Hors, Vortigern : la Conquête de la Grande-Bretagne par les Saxons*, war *Mélanges d'histoire offerts à M. Ch. Bémont*, 1913. Ar Brud angliz-saoz a zo didalvez a-grenn ennañ kement a sell ouz darvoudou ar $V^{vet}$ hag ar $VI^{vet}$ kantved. Ken didalvez-all eo an *De excidio et conquestu Britanniae* lakaet war ano sant Gweltas, F. Lot, *De la valeur historique du De Excidio*, war *Medieval Studies in memory of Gertrude Schoepperle Loomis*, New-York, 1927.

ouenn C'haouc'hed an Hen-amzer (2), nemet na dreizjont ket holl ar mor da vont da veva en enez-Vreiz. Ar pep brasa eus o fobl a vanas war an Douar-bras hag a rôas eno darbar d'ar Franked diwezatoc'h (3). Ne deas da Vreiz-Veur nemet eun nebeut tiegeziou uhel ha bagadou tud yaouank war glask ober o zreuz er broiou-all, ar c'hleze en o dourn, diouz ar c'hiz koz bet heuliet a-holl-viskoaz gant an indezeuropegerien :

*Hoog van moed,*
*Klein van goed,*
*Een zwaard in de hand,*
*Is 't wapen van Gelderland.*

« Kalz a gadarnded — Nebeut a zanvez — Eur c'hleze en dourn — Hennez eo ardamez Gelderland ». Al lavar-se diwar-benn an diskennidi eus ar Saozon a gemeras, en VIII$^{vet}$ kantved, lec'h ar Franked Saliat e kompezenn ar Roen-Izela, a zo bet ker gwir-all eus yaouankiz ezommek an Hanternoz er V$^{vet}$ kantved.

An Anglizien, i, a yeas holl, war a lavarer, da chom en enez Vreiz, hogen n'oa anezo nemet eur bobl vihan. Eus ar Juted hag ar Frizoned ne zeuas

(2) *Chauchi*, *Chauci*, hervez giz-skriva ar Romaned. A-zivout ar C'haouc'hed, lenn H. de Tourville, *Histoire de la formation particulariste* (*l'Origine des Grands Peuples Actuels*), pp. 91-4. Diwar-benn o ano, T. E. Karsten, *Les anciens Germains*, 1931, pp. 130, 244-5. Stumm keltiek an ano-se, *Kaouki* (*Cauci* e latin) a gaver en Iwerzon, en Hen-amzer.

(3) Hen-Saozon a raed eus an darn eus ar bobl-se manet war an Douar-bras. Ar pennober bras istorek kaset da vat gant an Hen-Saozon eo bet kaelia hent ar C'hornog ouz ar Slaved, ha, diwezatoc'h, a-gevret gant ar Franked, o zrec'hi, o suja hag o germanekaat.



nemet bagadouïgou. An holl boblou-se, a-hend-all, n'oant ket trec'h d'ar Vrezoned na dre an nerz-korf, na dre ar gadarnded-ene, nag en embregerez an armou, ma tezvarner ar bras eus ar Vrezoned a oa o veva e kevrennou reterel ha kreisteizel enez-Vreiz diouz ar re a yeas ac'hano da ober o annez en Arvorig (4), pe diouz Kembreïz (5), ha diouz Brezoned an Hanternoz (Kumberland, Arglud, Koel, Godozin ha Manao-Godozin) (6).

(4) Stumm-spered brezelgar Brezoned an Arvorig a zo testeniet spis a-walc'h dre o istor eus ar V$^{vet}$ d'an XI$^{vet}$ kantved. Lenn ar pez a lavar Gwilherm ar Brezon eus e genvroïz, c'hoaz en XII$^{vet}$ kantved, *Gesta Philippi Augusti*, mouladur H. F. Delaborde, 1882-1886.

(5) Giraldus Cambrensis, *Descriptio Kambriae* ; Abherve, *Kembreiz gwechall ha bremañ*, mouladur Gwalarn, 1932, pp. 5-16.

(6) *Arglud* eo ano brezonek ar vro douret gant stêr Glud (*Klôta* en hen-geltieg, *Klud* e brezoneg, *Clyde* e saozneg). *Koel* eo *Kyle* bremañ, e kontelez Ayr, Bro-Skos-Izela. *Godozin* ha *Manao-Godozin* a veze graet eus ar vro etre aber stêr Forz hag aber stêr Weir. Manao-Godozin eo *Lothian* bremañ, da lavarout eo bro Zinedin (Edinburgh). N'eo ket bet spisaet o zalvoudegez e-keñver douaroniez da gement ano a gaver e oberennou kent-varzed Kembre hag a denn da berc'hennadennou ar Vrezoned en Hanternoz Breiz-Veur. La Borderie a grede d'ezañ e talveze rouantelez *Reged* kement ha kontelez Kêrhirvren (Lancaster) bremañ, *Eiden* a vije bet Kumberland : *Tir Reivoniok* a vefe ano brezonek kent Bro-C'hallouezel (Galloway e saozneg), *Argoed* hini Anandal ha Nithesdal (*Les Bretons insulaires et les Anglo-Saxons, du V$^{e}$ au VII$^{e}$ siècle*, 1873, pp. 116-9). Kalz a lec'hiou meneget er romantou gallek diwar danvez breizek an Daol Grenn a zo anezo broiou, kêriou ha kreñvlec'hiou bet e dalc'h Brezoned an Hanternoz. Bro c'henidik Tristan, hervez Beroul, eo *Loenoi*, *Loenois* (Lothian bremañ) ; *Gavoie*, ar vro ma 'z a Tristan da vrezeli, eo Bro-C'hallouezel (ar Galloway , gwechall *Gawaleis*). An annezlec'hiou ma vourr Arzur beva enno, *Carduel* hag *Isneldon*, a zo anvet bremañ e saozneg Carlisle ha Stirling. « Kastell ar Wardoniez laouen », annezlec'h ar marc'heg Lanslod al Lenn, anvet *Dinguoaroy* gant an istorour breizat Nennius, a zo bremañ Berwik. « Ar C'hastell lorc'hus » eo

Da gredi eo e voe aezetaet aloubidigez enez-Vreiz gant ar C'hermaned dre blegennou n'anavezomp ket. Marteze e savas a-du gant an argadourien darn eus eneziz : lod eus ar vrientinien dre warizi ouz Brezoned ar C'hornog ha dre ar c'hoant da breizata ar peb-all eus an enezenn a-gevret gant ar Saozon, lod eus ar werin dre c'hoant kemma mistri (eur c'hoant hennez a sav alïes a-walc'h en astud). Hengouniou Kembreïz, da vihana, a lavar ez eo diwar seurd abegou ez eas Loegrouiz da Saozon (7). Daoust d'an hengouniou-se beza bet miret d'eomp e dournskridou eus an XII$^{vet}$-XV$^{vet}$ kantved, e c'hellfe beza enno eun hekleo eus darvoudou lezet digounaet gant an Istor (8).

Istorourien Vro-Saoz er c'hantved diweza (9) a veze grad d'ezo kredi e oa bet skarzet a-grenn ar Vrezoned diouz Bro-Saoz ha nevezet en holl-d'an-holl ar boblañs gant enbroïdigez ar C'hermaned. N'eo ket evel-se koulskoude e c'hoarvezas an taol, hag ar

Bamborough Castle. H. a. Ellis, *Early English Metrical Romances*, 1848, kentskrid ; J. Rhys, *Studies on the Arthurian Legend*, Oxford, 1891 ; Anwyl, *Wales and the Britons in the North*, war *The Celtic Review*, IV, 1907, pp. 124-51 ; J. Loth, *Un parallèle au roman de Tristan en irlandais au X$^{e}$ siècle*, war *Acad. des Ins. et Bel. Let. Comptes rendus*, 1924, pp. 122-23 ; h.a.

(7) Kembreïz ar Grenn-amzer a rae *Loegrouiz*, *Loegrourien* eus ar Vrezoned a veve a-gevret gant ar Saozon er gevrenn eus an enezenn a-led etre an Hemer (Humber e saozneg) ha kanol Vreiz-Veur (*English Channel*). Bremañ c'hoaz e ra Kembreïz *Lloegr* eus Bro-Saoz. Eur ger a zismegañs e hañval beza Loegrouiz.

(8) J. Loth, *Les Mabinogion*, kenta mouladur, 1889, II, pp. 233 (Triad 34 ha notenn 4) ; 274-5 (Tr. 110) ; 288-9 (Tr. 130).

(9) Istorourien evel Freeman (*English History for Children*), Green, h. a., meneget ha difaziet gant John Munro, *The Story of the Bristish Race*, London, 1899, pp. 60-9.



gwellaennou gounezet abaoe 1880 gant an istorouriez, ar yezoniez hag an denoniez o deus kaset da get ar sorbienn gaer-se ma vourre enni lorc'h-gouenn ar Saozon. Emañ a-unvan an denoniez hag ar yezoniez evit lavarout e vanas Brezoned dre an holl vro perc'hennet gant ar C'hermaned, betek er c'hevrennou reterela anezi, ar re nesa d'ar mor Teuc'h (*Tawch* e kembraeg, da lavarout eo « latarek » : mor an Hanternoz). War ar maeziou digor eo e kare ar Saozon, an Anglizien, ar Juted hag ar Frizoned sevel o annez. Trei a raent diouz ar c'hoadou, ar geuniou, an uhelennou hag ar c'hêriou roman mogeriet (10) ma lezent an annezidigez anezo gant eneziz. El lec'hiou-mañ end-eeun eo e kaver hizio c'hoaz enezennadou-tud o tenna dre holl stummadou o c'horf (dreist-holl dre zuder o bleo hag o daoulagad) d'an hen-ouennou a boble enez-Vreiz abaoe nevez-varevez ar maen (11). Zoken war ar maeziou digor perc'hennet

(10) Heug o doa ivez ar C'hermaned war an douar-bras ouz kêriou roman (*burgi*) ar IV$^{vet}$ hag ar V$^{vet}$ kantved, enk, bac'h, teñval, mogeriet-uhel, grounnet-holl a veredou bras hag a zismantrou diwar kêriou ledanoc'h ar Ia hag an II$^{vet}$ kantved.

(11) A-zivout an neuziou-gouenn a gaver e Breiz-Veur, lenn John Munro, *op. cit.* pp. 56-144 ; W. Z. Ripley, *The Races of Europe*, pp. 300-34. Diwar veur a ouenn e oa Brezoned ar V$^{vet}$-VI$^{vet}$ kantved, ha mar deo aes digemma relegou ar re anezo a oa diwar gouennou nevez-varevez ar maen diouz relegou ar C'hermaned, n'heller ket ober an digemma-se pa zegouezer gant relegou an *Homo Nordicus* ha gouenn Vorreby. Hironaetstank a grennbenneien a ouenn alpat e hañval beza bet ar Saozon, a-hend-all. An Anglizien a oa moarvat rikoc'h Hanternoziz a ouenn egeto, da zezvarn diouz ar bommig-lavar a lakaer war ar pab Gregor-Veur. Pa n'edo anezañ nemet eur manac'h, e c'hoarvezas d'ezañ tremen dre marc'had ar sklaved, ha souezet-mik e voe gant kened eun nebeut paotred yaouank a oa war werz eno (moarvat gant an neuz a c'hlanded aelek a rôe d'ezo o bleo melen-aour, o daoulagad glas-mor, ha peurwennder o

gant ar C'hermaned, e vanas Brezoned. Klopennou diwarno a zo bet kavadennet alïes a-walc'h er beredou angliz-saoz kosa, hag an testeni anezo a gas da netra sorc'henn ar beurargasidigez eus henvroïz gant an argaderien.

Ar yezoniez, diouz he zu, a zeu da harpa, da gadarnaat, testeniou an denoniez. Tud o tougen anoiou brezonek a gaver o veva en amheuliad ar roueed c'herman a Vreiz-Veur, da skouer Duvnuualla, e ti roue Kent, Eaduulf, e 747 (12). E rouantelez Wessex, dreist-holl, eo bet stank an anoiou brezonek a dud. Douget ez int bet eno gant ar roueed zoken, ha kement a anavezomp a denn da anataat e vanas ar rouantelez-se pelloc'h eget ar rouanteleziou saozall (Essex, Sussex ha Kent) eur rouantelez diouyezek. C'hoaz en IX[vet] kantved, edo brezonegerien eus ar pep muia eus poblañs Devon, Glad-an-Hañv (Somerset) ar Gwelou (Wiltshire). Er c'hantved-se end-eeun, e teu gant ar Breizad Asser, en e *Gesta Alfredi*, keñver-ha-keñver gant an anoiou saoznek ha latin, ano brezonek meur a lec'h eus Wessex, ha zoken eus ar vro etre ar stêriou Tavoez ha Trient (13). Anaout a ra ano brezonek eur gêr ker reterel

c'hroc'hen). O klevout e oa anezo Anglizien, e lavaras dioustu, o c'hoari gant an heñvelder a zo e latin etre ar ger *Angli* « Anglizien » hag ar ger *angeli* « aelez » : *Angli non sunt, sed Angeli* « Anglizien ne dint ket, hogen Aelez ».

(12) E sin a gaver war unan eus dihellou ar roue-se, *Rev. celt.*, 1892, p. 486.

(13) *Tavoez* (Thames e saozneg). *Trient* (Trent). An ano-lec'h *Torn-Trient* (*torn* « uhelenn, run », keñveria *tornaod* ; hen-geltieg *turno*) a gaver en eun dournskrid eus an Arvorig. Ar vro etre Tavoez ha Trient a veze graet anezi *Argoed Kalc'hvenez* gant ar Vrezoned, hervez dournskridou Iolo. Aet e oa da ober rouantelez Verkia. *Arlec'houez Galedin* a raed eus ar vro er c'hreisteiz d'an Tavoez hag eus an arvor etre Kent ha Devon.






Ar Seiz Rouantelez savet gant ar C'hermaned en enez-Vreiz

ha m'emañ Nottingham, e saozneg an IX$^{vet}$ kantved *Snotengaham*, « e brezoneg *Tigguocobauc*, emezañ, da lavarout eo e latin *Speluncarum Domus* », ha kement-se a ziskouez edo beo-mat c'hoaz d'ar mare an eñvorennou breizek diwar-benn ar vro-se. Bez' ez eus roudou a vrezoneg e bro Gêrc'hloeo (Gloucestershire) betek an XII$^{vet}$ kantved, e bro Zevon betek ar XIV$^{vet}$ kantved. Diouyezek e voe ivez e-pad meur a gant vloaz ar rouanteleziou savet gant an Anglizien : Ist-Anglia, Merkia ha Norzhumbria (*Deivr* « Deira » ha *Brennec'h* « Bernikia »). E Manao-Godozin hag Arglud, er C'humberland, e padas ar brezoneg betek an XIII$^{vet}$ pe ar XIV$^{vet}$ kantved. E bro C'hallouezel (Galloway), e voe komzet ar gouezeleg betek ar XVI$^{vet}$ kantved (14).

(14) Ar brezoneg hag ar gouezeleg a zo bet komzet keñver-ha-keñver e rannvroiou-zo a Vro-Skos-Izela, evel ma c'heller her gwelout hizio c'hoaz diwar studi an anoiou-lec'hiou. E Lothian (bro Zinedin — Edinburgh) e kaver en eun douez anoiou gouezelek evel *Clackmannan*, *Slamannan* (Mannan eo furm ouezelek ar brezoneg *Manao*) hag anoiou brezonek evel *Airdrie* (Arderiz), *Cariden* (Kêreden), *Pentland* (Pennlan), *Pennikuik*, h. a. A c'hellfe beza e vije *Lothian* kar d'an hen-ano-bro *Lothlin* « Lozlen » deuet diwezatoc'h da veza *Lochlan* e gouezeleg ha *Llychlyn* e kembraeg. Anoiou brezonek a gaver betek en hanternoz da Aber Forz : *Glen Devon*, *Ochill Hills* (*ochill* = uc'hel « uhel » ; ar furm ouezelek eo *uasal*). Savidigez rouantelez Vro-Skos, en IX$^{vet}$ kantved, gant gouezelegerien deuet eus a Iwerzon, a rôas lañs d'ar gouezeleg war ar brezoneg. Menel a reas ar gouezeleg yez Lez ar Roue e Bro-Skos adalek renerez Kennez mak Alpin (834-854) betek renerez Makbez (1040-1057). Neuze eo e voe distroadet gant ar saozneg. Rouantelez vreizek Arglud, gant he c'hêrbenn *Alklud* (Dumbarton e saozneg, diwar an ano gouezelek *Dun-Bretan* « Din vrezon ») a chomas en he sav betek an IX$^{vet}$ kantved, nemet a-benn meur a gantved pelloc'h en em astennas buhez ar brezoneg er vro-se. *Strathclyde Welshmen* a veze graet gant ar Saozon eus brezonegerien Arglud. W. F. Skene, *Celtic Scotland*, 3 levrenn, Dinedin, 1876 ; J. Rhys, *Celtic Britain*, 1908 ; J. Ferguson, *The*



Bez' ez eus eleiz a arouezioù-all o tiskouez nerz ha levezon an elfennadou breizek e poblañs Bro-Saoz. Banniel ar Saozon e oa an Dragon Gwenn, hag e hañval an Dragon Gwenn-se beza bet breur da Zragon Ruz Kembreïz kent dont d'e geveza. Da gredi eo ez eus bet anezañ arouezinti-vrezel ar *c'homes littoris saxonici* evel m'edo an Dragon Ruz arouezinti-vrezel an *dux Britanniarum* (15). Troêt diwar an ano diweza-mañ, pe savet a-ziwar e skouer, e tiskouez beza *bretwalda*, *brytenwealda*, *bretenanwealda* « rener Breiz, rener ar Vrezoned », an ano-enor a zouge ar roue angliz-saoz dilennet da veza penn-roue ar seiz rouantelez c'hermanek a Vreiz-Veur (16). Eur c'hevezer angliz-saoz e oa da vihana ar bretwalda d'an Den-Meur anvet gant ar Vrezoned *uuletic* (diwezatoc'h *gwledig*). An eil hag egile a fougee beza warlerc'hidi wirion d'an *dux Britanniarum*, mestr-meur armeadou enez-Vreiz e gre ar Romaned (17). Kement-se a dennfe da gas da wir e voe

*Scottish race and kingdom*, war *The Celtic Review*. 1910, niv. 24. pp. 304-34.

(15) Eus an Hanternoz — Kêrliouelez (Carlisle), Kêrweir (Wearmouth), Koel (Kyle) ha Manao-Godozin (Lothian). e voe degaset da Gembre arouezinti-vrezel an Dragon Ruz gant Kuneza hag e vibien, pa zeujont, e dibenn ar pevare kantved goude H. S., evit argas diouz Kembre ar Ouezeled a zalc'he ar vro-se. Keltiek eo ano Kuneza, e hen-vrezoneg *Kunedag*, e hen-geltieg *Kunodagos*. Nemet e dad, e dad-koz hag e dad-kuñv a zoug, en hen-gouniou Kembreïz. anoiou roman (*Aeternus*. *Paternus* ha *Tacitus*, aet diwezatoc'h da *Edern*, *Padarn*. *Teged*). hag e-touez e vibien, pevar da vihana, war nao, a zo ganto anoiou andoniet el latin : *Meirion*, *Rumaun*, *Dunod*, *Etern*, a vije bet e yez ar IV$^{vet}$ kantved *Marianus*, *Romanus*, *Donatus*, *Aeternus*.

(16) Ar garg, kerkouls hag an ano, a oa anezi eun enor nemetken. Diveli a-grenn e oa ar penn-roue.

(17) J. Rhys, *Celtic Britain*, pevare mouladur, 1908, pp. 135-9 ha *passim*.

heñvel venoz gant ar Saozon e Breiz-Veur ha gant ar Franked, ar C'hoted hag ar C'hermaned-all war an douar-bras : kenderc'hel keit ha ma c'hellfent ober gant ensavaduriou an Impalaerded roman.

Ma plegas d'ar Saozon kalz a Vrezoned e kevrennou kreiz, kreisteizel ha reterel an enezenn, re-all er C'hornog hag en Hanternoz a stourmas outo eus ar garva. Kembreïz ha Gougleizourien (18) a varc'hatas ouz ar C'hermaned douar o bro troatad ha troatad, ha meur a wech e c'helljont kredi edont war-nes o argas da vat diouz an enezenn. Etro kreiz ar VII^vet kantved, e voe evel-se hogos distrujet en he fez brôad-Anglizien Norzhumbria ha kemeret o c'hêr-benn, York (Kêrevraok e brezoneg), gant Kadwallon ab Kadvan, roue Kembre.

N'eus nemet enoe, hag enoe doun, da gaout o lenn an istor, danevellet dre ar munud, eus ar seiz rouantelez c'herman a Vreiz-Veur. Eun aridennad undon ha heugus n'eo ken a zizunvaniezou hag a rendaelou displet, a vrezeliouïgou, a drubardereziou hag a zrouklazadou. Ar roueed a zo anezo peurliesa fallagred oc'h unani enno ar c'hrizder hag ar pilpouzerez. Drouklaza a reont o c'hevezerien. Hag emstleja a reont koulskoude ouz treid ar venec'h hag ar veleien.

(18) Kembreïz a veze graet, neket hepken eus Brezoned Powis, Gwenez ha Dehoubarz (bro-Gembre bremañ), hogen ivez eus ar re a veve e broiou Tiernloug (Chestershire), Kerhirvren (Lancashire), Loidis (Leeds), Elved (Elmet, West Riding of Yorkshire) ha Kêrliouelez (Carlisle). Ar C'hougleizourien « Hanternoziz » e oa ar Vrezoned a chome er vro anvet bremañ Skos-Izela. Koel (Kyle) hag Alklud « Roc'h-Klud » (Dumbarton) e oa o fenna kêriou. Roudou stank a-walc'h eus o yez hag o giziou a gaver el levr *Leges inter Brettos et Scotos*, dastumad lezennou David Ia, roue Bro-Skos (1107-1121). Dihellou koz Kumberland ha Dumfriesshire a zo enno ivez kalz a anoiou brezonek.



A bep eil e teu war an tron ar riboderien hudura hag an devoded diskianteka. Ker gwan e teuas da veza ar rouanteleziou-se, ken doun ec'h ankounac'haas ar Saozon skiant ar brezel bras en o stourmadouïgou-diabarz, ken divoas diouz ar verdeadurez e teujont da veza (hag i o tiskenn koulskoude eus morrederien dispont bet brudet-bras er V^vet kantved), ma voe o bro, en IX^vet kantved, eur preiz dizifenn d'ar vorlaeron eus a Skandinavia. E-pad ouspenn tregont vloaz e voe tanet ha gwadet eus ar gwasa Bro-Saoz gant ar re-mañ. Armeadou Daned a beurrede an enezenn, o preizata dre ma tremenent, o c'hoañvi e-lec'h ma karent, hep kaout harz a-berz den, kouls lavarout, gant laosk ha digalon e oa aet an dud. Skandinaviz a reas o rann eus rouanteleziou Norzhumbria, Merkia hag Ist-Anglia. Ober a rejont o annez enno, o tiberc'henna an Anglizien. Ne weler ket e teuas eus an enbrôadeg-se gwellaënn ebet en dizurz hag en dinerz m'edo gwanaet ganto eneziz. En XI^vet kantved (1066), pa zilestras e Bro-Saoz eun armead Normaned ha Gallaoued, e voe a-walc'h gant eun emgann hepken evit peurflastra ar c'hermanegerien. Diberc'hennet e voent diouz o madou gant an argaderien ha bazyeoet e pep giz. E-pad meur a gantved, e vanas germanegerien an enezenn dindan beli roueed norman pe anjouat, gallegerien anezoholl, evel an darn-vuia eus an noblañs hag eus an dud-all a oa deuet d'o heul en enezenn. Ar Brezel kant vloaz etre Bro-C'hall ha Bro-Saoz (1337-1453), en e zerou dreist-holl, a voe e gwirionez eur brezel etre Gallaoued. Diouz tu ar « Saozon », ne gleved saozneg nemet gant ar soudarded war droad. Gant marc'heien an noblañs ne veze nemet galleg peur-

liesa (19). Ha pa zeuas tamm-ha-tamm ar saozneg war c'horre hag en enoriou (20), da heul levezoniou e ve re hir komz anezo amañ, edo merket doun ennañ enlouc'had ar galleg : kollet en doa, da vihana, ouspenn an kanter eus e c'heriadur hag eus e zoareou-lavar, ha distreset e oa en e gevreadur hag en e soniadur (21).

An adsao eus ar saozneg, tonket d'ezañ, war a hañvale, mont da get dirak ar galleg, n'eo nemet unan hag ar c'henta eus an taoliou marzus m'eo bet souezet ganto ar Bed a-berz Bro-Saoz. Re-all a c'hoarvezas eun nebeut kantvedou war-lerc'h. Bez' e teuas Bro-Saoz da veza brudet dre he merdeadurez, a voe ar genta eus ar bed ; dre he ferc'hennadennou-tremor (trec'h dre o ment d'ar re a vrudas ano ar Spagn er XVIvet kantved) ; dre hec'h ijinerez hag he c'henwerz a faezas a-bell, e-pad an XIXvet kantved penn-da-benn, re an holl vrôadou-all ; dre he goui-

(19) Diouyezek e oa deuet da veza noblañs Bro-Saoz er XIVvet kantved.

(20) E 1361 eo e torras Parlamant Bro-Saoz war ar c'hiz da ober gant ar galleg er breutadou, en dihellou hag en teuliou. E 1363, e voe graet e saozneg, *evit ar wech kenta*, gant ar c'hanseller, ar brezegenn-digeri er Parlamant. En Iwerzon, e-lec'h ma oa bet degaset ar galleg gant an Normaned e 1171, e padas pelloc'h eget e Bro-Saoz boaz ar galleg evel yez ar c'hansellerez hag al lezennou. Reizennou ha lezennou kêriou Dulenn (Dublin e saozneg), Waterford, Limrik ha Galway a voe savet e galleg betek ar bloaz 1365 ; neuze eo e kemeras ar saozneg lec'h ar galleg. E galleg e voe savet Reizennou Kilkenny e 1367. E skridou ar Parlamant, e vanas ar galleg e boaz betek ar bloaz 1472. Edmund Curtis, *The spoken languages of medieval Ireland*, diouz ar renta-kont moulet war ar *Rev. celt.* 1920-1921, pp. 231-6.

(21) N'em eus ket gallet ober amañ na gant H. C. Wyld, *A short History of English*, London, 1921, na gant R. Huchon, *Histoire de la langue anglaise*, 1923.



ziegez, enni hiniennou eus illura anoiou an Denelez; dre he doareou-diorren-bugale a veuled da veza efedusoc'h evit ober gwazed, pa lavaran gwazed, eget ar re e boaz war an Douar-bras.

Ha kouskoude, en holl geñveriou-se, e oa manet pell ar Saozon unan eus warlerc'hieta poblou Kornog Europa. An holl drec'hderiou emaoun o paouez envel, a zo bet gounezet d'ezo gant tud a nebeudou, gant kuchennadouïgou-tud a benn, a galon, ha spisweler-dreist, gant tud a oa *en em c'hrael o-unan* peurliesa dre vennout-start ha striva dibaouez a-hollnerz o ene.

Eur vro warlerc'hiet e pep giz ha serret ouz an diavaezourien edo Bro-Saoz er Grenn-amzer. N'oa ket eus ar Saozon tud ijinus, ha ne zegemerent ket a youl vat an ijinadennou a vaez-bro. Trôet e oant a-enep pep nevezinti. Leuskel da goueza o doa graet an ijinerezou bet degaset en enez-Vreiz gant ar Romaned : brikennerez, teolerez, gwererez. Ar mengleuzia-houarn, a rae berz e gre ar Romaned, n'eus ken anezañ. Da Viskaya ha d'ar Sued ez a ar Saozon da gerc'hat an houarn o devez ezomm. Eus an Douar-bras, a-lestradou, e tegaser d'ezo ar prenn-ivin ret d'ober o gwaregou (22). Digas ouz traou ar mor e van ar vrôad a-bez. N'eus ket a verdeadurez. N'eus ket a ijinerezou er vro nemet hini ar paper hag ar gwerennou-prenestr bet degaset gant diavaezourien. Ar wiaderien-c'hloan a zo anezo-holl Flamanked pe ziskennidi a Flamanked. N'eus nemet marc'hadourien estren dre ar vro : Gallaoued ha Yuzevien en

(22) Ar wareg hir (*long bow*), arm boazeta ar soudarded saoz war droad en XIIIvet hag er XIVvet kantved.

XII[vet] kantved, Alamaned hag Italianed en XIII[vet] hag er XIV[vet] kantved (23). Eus ar Saozon ne vez nemet gounideien-douar, magerien-chatal ha brezelourien. Pep parreziad-tud a vev outi hec'h-unan, hep darempredi ar re-all. Ar bobl izel a zo tuzumm he spered, poud da zeski, diseven, rust ha chatalek. An dud a renk-etre, stag-holl, a galon hag a spered, ouz o micher, n'o deus preder gant netra-all ebet. An dud uhel a zo skañvbenn, trôet war ar plijadureziou, direol ha digredenn. Techet e vez an eil re hag ar re-all d'ar vezventi ha d'ar re-gofad.

Gwall-c'horrek e teuas ar c'hemmadennou war wellaat. Ar spered a gendamouez er c'henwerzerez hag er verdeadurez a zihunas er XV[vet] kantved. E 1404, e voe krouet e Bristol kevredad ar Varc'hadourien avanturer (*Merchant Venturers*) a binvidikaas hag a c'halloudekaas dre genwerzi gant ar broioutremor, gant Amerika dreist-holl (24). E 1484, e voe difennet diwar reizad ouz an Italianed gwerza dre ar munud ha beza war vicheriou e Bro-Saoz. An enor da gavout an hentou-mor a gas davet an Indezou

(23) Hansa ar Flandrez-Veur he deus neuze eur ranngêr a-bez d'ezi hec'h-unan e Londrez : al Lez-dir (*Steel yard* « Dirlez »), el lec'h m'emañ bremañ porz-houarn Cannon Street. Piaou a ra ranngêriou-all e Lynn hag e Boston. Davet porziou-mor aod kanol Vreiz-Veur e teu bep bloaz eur strollad-listri eus Venezia, leun-barr a varc'hadourez a dalvoudegez vras : spisou, gwiadou, gwerinier, armou, h. a.

(24) Da c'her-stur en doa kemeret ar c'hevredad-se *Indocilis pauperiem pati* « Kilvers da c'houzañv paourentez ». — Eus Bristol e loc'has, e 1497, ar Veneziad Sebastiano Gabotto a zouaras en Amerika pevarzek miz kent Kolumbus. Bristol eo ivez ar porz-mor eus Europa ma voras dioutañ ar c'henta lestr-dre-dan a dreizas ar mor Bras da Amerika. E 1838, al lestr-dre-dan *Great Western*, leviet gant ar c'habiten Hosken, a yeas er-maez eus an Avon hag a dizas New-York difazi.



(Indezou ar Savheol hag Indezou ar C'huzheol) a zo aet gant Kreisteiziz Europa : Portugaliz ha Spagnoled. Gant Veneziz eo bet digoret an hentou-douar a ren, dre Bersia, d'an Indez ha da Vro-Sina. Nemet, ha d'ar Saozon dont war-lerc'h an dud-se, e voent trec'h hep dale d'ezo dre o herder hag o c'hendalc'husted (25). E-keit n'o doa bet Veneziz, Portugaliz ha Spagnoled menoz-all ebet nemet aourata, preizata ha pinvidikaat, en em gavas e-touez ar Saozon, diwar an XVIII[vet] kantved, tud evit embreger beajou hep ken pal d'ezo nemet mad hag araokaat ar ouiziegez. A-seurd gant ar beajou-se eo bet ar merdeadennou stank-ha-stank a rejont evit klask, en hanternoz Norz-Amerika, ar vrudet « ode-vor ar Gwalarn » he dije kaset war-eeun ar verdeidi eus ar mor-bras Atlantek d'ar meurvor Habask, kuit d'ezo da ober an drôad hir dre benn kreisteiz Su-Amerika.

Pa stagas ar Saozon gant o fell-verdeadennou, n'oa anezo nemet eur bobl vihan, enni pemp milion a dud hepken (26). Nerz ha berz an divrôadegou a

(25) J. S. Corbett, *Drake and the Tudor Navy with a History of the rise of England as a maritime power*, 2 levrenn, London, 1898 (kenta mouladur) ; 1899 (eil mouladur).

(26) Diouz brasjedi diwar an *Doomsday Book*, e oa, e dibenn an XI[vet] kantved, o veva e Bro-Saoz (laket er-maez ar peder c'hontelez eus an hanternoz : Kêrhirvren, Kumberland, Durc'ham, Norzhumberland) 1.504.924 a dud (J. A. Fleury, *Hist. d'Angl.* 1852, I, p. 92). E derou ar XVII[vet] kantved, e vrasjeded da nao milion a dud poblañs Breiz-Veur hag Iwerzon. Kresk ar boblañs, evit Bro-Saoz ha Kembre hepken (laket er-maez Bro-Skos), a zo bet evelhen, e-pad an XIX[vet] kantved :

| | |
|---|---|
| 1801 | 8.892.000 |
| 1871 | 22.712.250 |
| 1878 | 24.850.000 |
| 1891 | 29.000.000 |

rejont a zo deuet eus ar frammataerien hag ar sternataerien boblañs en em gavet en o zouez. N'eus ket bet eus an divrôerien saoz tud dizesk hepken, koueriaded ha micherourien didra, a dremorie evit kavout en Amerika, e Su-Afrika, en Aostralia, e Tasmania hag en Nevez-Zeland eur vuhez welloc'h ha muioc'h a frankiz eget en o bro. Bez' ez eus bet ivez en o metou, *ha dalc'hmat,* tud yaouank *desket,* arc'hant d'ezo en o yalc'h, hep domaniou en o c'herz e Breiz-Veur, da heul lezenn ar glad hena, hag a yae da sevel, en digenvezderiou-tremor, domaniou a vije d'ezo o-unan. *Lorc'h enno gant o gouenn hag o brôadelez,* n'o deus ket graet ar Saozon yaouank-se diouz skouer ar C'hallaoued, ar Spagnoled ha Portugaliz. N'o deus ket savet tiegez gant Gouezidi ha Barbared ar broiou ma tiazezent, ha poblet da heul perc'hennadennou Breiz-Veur a hironed hag a vulzened. *Dre brietaat en o bro, o deus lakaet da wrizienni dre-holl gouennou Breiz-Veur,* hag, a-gevret ganto, ar giziou, ar c'hredennou, ar micheriou, ar skiantou, al lennegeziou hag an arzou anezo (27). Rôet o deus an ton hag ar skouer d'o c'henvroïdi eus an izela renk. *I, hag an dud en em heñvelekaet outo, a zo bet e gwirionez framm ha stern ar brôadou breizveurek nevez diwanet en Amerika, Afrika hag Okeania* (28).

(27) Kembreïz ha Skosiz a deus savet en trevadennou kevredadou ha kelaouennou kembraek ha skosek. Bez' ez eus en Amerika, e Su-Afrika hag en Okeania, Eistezvodou heñvel-mik ouz re Gembre. Tiruheliz Vro-Skos o deus ivez o bodadegou brôadel.

(28) J. Seeley, *The Expansion of England*, London, 1883 ; A. T. Mahan, *The Influence of Sea Power upon History, 1660-1783*, Boston, 1889 (kalz a advouladuriou abaoe) ; C. P. Lucas, *A Historical Geography of the British Colonies*, 4 levrenn, Oxford,



Savidigez an trevadennou hag ar berz a rejont a zo dleet d'an dibabou-tud-se, ha neket da Lez Sant-Jalm, da c'houarnamant Bro-Saoz. An darn-vuia eus ar stadverourien hag eus ar gargidi uhel-all a oa o veva e Londrez n'o deus ket diskouezet, e savidigez hag e mererez an advrôadennou-tremor, muioc'h a spered hag a ampartiz eget m'o deus graet renerien brôadou-all Europa en hevelep amzer. An trevadennou a zo bet savet en despet d'ezo peurliesa, ha dre zarvoud kentoc'h eget diwar ratoz hag a-benn-kefridi, gant renidi ha prevezidi kentoc'h eget gant renerien ha tud-e-karg. Muioc'h a zroug eget a vad o deus graet d'ezo tud ar gouarnamant e Londrez. Sparl o deus degaset d'o c'hreskidigez aliesoc'h eget lusk.

Betek dibenn an XVIII$^{ret}$ kantved, e talc'he da wir pennou Bro-Saoz, hag a-gevret ganto an holl genwerzourien vras hag ar vistri-labouradegou, e tlee an advrôadennou degas pinvidigez d'o mammvro dre brena uhel-briz an traezou oberiet ganti ha dre werza d'ezi izel-briz o eostadou o-unan. Difennet e oa, da heul, sevel labouradegou en advrôadennou. Labourat houarn, oberia dir, a oa berzet groñs en Amerika. N'o doa ket zoken an trevadennou ar gwir da genwerza etrezo.

1888, 1894, 1897 ; Seur Herri Parkes, *Fifty years in the making*
*of Australian History*, 2 levrenn, London, 1892 ; M. Wilmot, *The*
*Story of the Expansion of Southern Africa*, 1894 ; Per Leroy-
Beaulieu, *Les nouvelles Sociétés anglo-saxonnes : Australie et*
*Nouvelle-Zelande, Afrique du Sud*, trede mouladur, 1907 ; J. F.
Fraser, *L'Australie : comment se fait une nation*, pevare mou-
ladur, 1916 ; Lucas, *The Beginnings of English overseas entre-*
*prise, a prelude to the Empire*, 1917 ; Williamson, *A short His-*
*tory of British Expansion*, 1922 ; J. J. Chevallier, *L'évolution de*
*l'Empire britannique*, 2 levrenn, 1930. H. a.

Ken doun e oa gwriziennet ar gredenn-se e spered an holl Europiz desket, ken dall e oant ouz ar fazi meur a dalveze da ziazez d'an doare trevadenni o ren neuze, ma kredas d'an holl, p'en em savas an trevadennou saozamerikat ouz o mammvro, e oa an darvoud-se penn-derou rivinadeg Bro-Saoz. Eur vad, e gwirionez, evit ar Saozon, e voe an emsavadeg norzamerikat, dre m'o lakas da ziskregi diouz an doare-trevadenni koz. Nemet seul vuhezekoc'h ha seul aheurtetoc'h a se en em gavas da heul, en o zouez, enebourien an trevadennerez. Betek 1860, e voe e Breiz-Veur eun niver a bolitikerien, re anezo brudet-bras evel Jalm Mill, Cobden, h.a., evit lavarout uhel e oa noazus-kenañ da Vro-Saoz kaout trevadennou hag e tleed en em zizober diouto ar c'henta ar gwella (29). A-du ganto e oa kalz a gargidi uhel, zoken e Bureo an Trevadennou (*Colonial Office*). Betek 1830, ne veze sellet an trevadennou gant ar gargidi-se nemet evel eun doare poull-diskarga d'ar Gevredigez a Vreiz-Veur, ma kasent d'ezo ar c'haleourien hag al lastez-tud didalvez. Meret eus a-bell e vezent ganto, e Londrez, hag i dic'houzvez a-grenn eus o holl ezommou. An douarou a veze lodennet etre keodediz divarrek d'o lakaat da dalvezout, anezo peurliesa tud stradet pe beorien-glez, ha koc'hien kêriou Breiz-Veur.

Ar gwellaennou, bet degaset ouz an holl nammouse abaoe 1830, a zo bet gounezet a-drugarez da strivadennou ha da stourmadennou dibaouez eun nebeut

(29) Ha d'ezi beza dinerzet kalz goude 1860, e padas betek hon amzer gouenn dalc'hidi « Bro-Saoz vihana » (*Little Englanders*), evel ma raed anezo, enebourien touet da Vreiz-Veur vrasa (*Greater Britain*).



Saozon spiswelus ha raggwelus war eun dro, hag, ouspenn-se, leun a nerz-kalon, anezo peurvuia stadverourien ha kelaouennerien : John Russel, Palmerston, Disraeli, Salisbury, Durham, Wakefield, Charlez Butler (30).

Ar rannoadvez a welas tremoriadennou ar Saozon, a zo bet test ivez da gemmadennou eus ar brasa e stummadur ar Gevredigez e Breiz-Veur. Etro dibenn ar XVII[vet] kantved, edo c'hoaz teir renkad-tud e-touez maezidi Vro-Saoz : 1° eun doare noblañs nevez (*gentry*) (31) ; 2° eur renkad-etre a frank-koueriaded (*yeomen*) a veve war o zra, war zomaniou bihan bet en o c'herz, a dad da vab, abaoe meur a remziad ; 3° eur werin a goueriaded didra (*peasantry*). Bez' ez oa war-dro 160.000 pe 180.000 a frank-koueriaded. A-gevret gant tud o ziegez, e oa anezo ar seizvedenn eus poblañs ar rouantelez. Perc'henn edont d'eul leveeus poblañs ar rouantelez. Perc'henn edont d'eul leve bloaz a 60 pe 70 livr-saoz well-waz. Mont a rejont tamm-ha-tamm da get e-kerz an XVIII[vet] kantved, da heul heskinadennou hag aloubadennou ar *gentry* a zastumas etre he daouarn an holl zouarou. Peoc'h

(30) Seur Ch. Dilke, *Problems of Greater Britain*, London, 1890 ; H. E. Egerton, *A short History of British Colonial Policy*, 1897 ; W. P. Greswell, *The Growth and Administration of the British Colonies (1837-1897)*, 1898 ; *The Reign of Queen Victoria*, I, pennad *Colonial Policy and Progress*, gant Humphry Ward ; J. Holland Rose, A. P. Newton hag E. A. Benians, *The Cambridge History of the British Empire* : I, *The Old Empire*, Cambridge, 1929 ; Jalm A. Williamson, *A short History of British Expansion* : I, *The Old Colonial Empire* ; II, *The Modern Empire and Commonwealth*, eil mouladur, London, 1930.

(31) An noblañs koz (noblañs gall-ha-norman pe saoz-ha-norman ar Grenn-amzer) a oa aet da get an darn-vuia eus an tiegeziou anezi. Kavet o doa o maro pe o rivin e Brezel an Diou Rozenn (1455-1485).

1815 (goude emgann Waterloo) a rôas taol ar maro d'an nebeut miliadou a *yeomen* a zalc'he penn c'hoaz. An diskar-priz a voe neuze war an eostou o c'hemeras dibourvez. Endleet en em gavjont ha ret e voe d'ezo gwerza o glad evit dizlea. Ne vanas ken war ar maez nemet koumananterien ha devezataerien.

En eur c'heñver a zo (gwellidigez al labour-douar hag ar chatal e Bro-Saoz), e voe eur mad diberc'hennidigez ar *yeomen*. Eur wech mestr war domaniou bras-divent, an dudjentil eus ar *gentry* (bez' edo 150.000 anezo en XIX[vet] kantved) a lakas da c'hounidegez an douarou-se holl c'halloudeziou an arc'hant, ar spered hag an deskadurez. Gwellaet e voe ganto ivez, hag en eun doare souezus, ar gouennou-loened. Evit stuz an douarou, e tegemerjont ar melchoneier hag an dro-eostou bevarbloaziek anvet regad an Norfolk. Gwellaennou-all a zegasjont e-doug an XIX[vet] kantved, en o zouez an ober gant eler dre dan (32). Perc'henned an domaniou bras, en XVIII[vet] kantved, a reas eus merour-tieg Bro-Saoz kenta gounideg ar bed. Hogen o diskennidi en XIX[vet] kantved e rivinas dre greski ez direiz al lizeriou-feurm (kresk a 26 ½ dre gant eus 1854 da 1879). O veza ma koueze, ouspenn, ar goprou-devezataerien e-pad ar c'hantved-se izeloc'h eget na oant en XVIII[vet] kantved, n'eo ket

(32) Niver an eler dre dan e boaz e 1876 (hervez Elizea Reclus, *L'Europe du Nord-Ouest*, p. 830, n. 1) :

| | |
|---|---|
| Breiz-Veur | 2.000 |
| Alamagn | 104 |
| Aostria-Hungaria | 25 |
| Bro-C'hall | 14 |
| Rusia | 9 |
| Roumania | 7 |
| Italia | 3 |



souez ma voe dilezet al labour-douar gant ar pep hardisa hag ar pep kreñva eus ar goueriaded a yeas da glask goprou uheloc'h el labouradegou bras edod o sevel stankoc'h-stanka dre Vro-Saoz abaoe derou an XIX[vet] kantved (33).

An emastenn eus an ijinerez-meur e Bro-Saoz (krog abaoe ar bloaz 1760, en e varr en XIX[vet] kantved) a zo bet kiriek eno d'an holl reuziou a dlee dont da heul an emastenn-se en holl vroiou ar bed : diwriziennidigez ar pep brasa eus poblañs yac'h ar maeziou a ya da vicherourien-labouradegou er c'hêriou ; kreskidigez direiz ar c'hêriou ; kontammidigez an aer hag an doureier er rannvroiou reuziet gant an ijinerezou meur ; kleñvedou nevez o tiwana hag oc'h en em leda e-touez ar vicherourien ; breinidigez eun darn eus poblañs ar vro gant doareou-beva n'eo ket bet stummet mab-den diouto, paotidigez eus niver an davanteien, h. a. Spontus eo bet dreist-holl ar poaniou o deus bet da c'houzañv, e dibenn an XVIII[vet] kantved hag e derou an XIX[vet], ar goueriaded a Vreiz-Veur aet da vicherourien el labouradegou bras. Ar gwel anezo en deus mantret an holl veajourien eus an Douar-bras p'o deus bizitet Bro-Saoz d'ar mare. Ar stourm renet ouz an holl reuziou-se, ar gwellaennou degaset tamm-ha-tamm da stad ar vicherourien, a zo traou hag a ra ar brasa enor d'ar Saozon o deus o embreget (34).

(33) E. Boutmy, *Essai d'une Psychologie politique du Peuple anglais au XIXe siècle*, 1901, pp. 335-52.

(34) Gibbins, *The industrial history of England*, London, 1890 ; W. Cunningham, *The Growth of Industry and Commerce in modern times*, 3 levrenn, Cambridge, 1892-1903 ; A. Chevrillon, *Sydney Smith et la renaissance des idées libérales en Angleterre au XIXe siècle*, 1894 ; Jalm E. T. Rogers, *The Industrial and*

Gant kemend-all a galon e stourmas rummadou Breiz-Veuriz-all ouz an Digelenn. Warlerc'hiet-sebezus e oa deuet da veza ar c'helennerez e Bro-Saoz e-kreiz an XIX[vet] kantved. N'oa nemet mibien an tiegeziou pinvidika a gement a halle mont d'ar skolioumeur ha d'ar c'helenndiou bras-all (35). Krenn-amzerek en he giz e oa manet ar gelennadurez a rôed eno d'ezo, pa na veze a genteliou nemet diwar-benn yezou klasel an Hen-amzer, latin ha gresianeg, hag ar skiantou ment ha niver. Kentel ebet a-zivout ar saozneg hag e lennegez, an istor, an douaroniez, an naturouriez. Dianav dre-holl al labouradegou-arnodi war strilhouriez ha naturoniez. Ar vistri-gelennerien speredeka a grede d'ezo n'oad ket evit sevel d'ar vugale steudadou-kenteliou reizet-mat diwar-benn an holl zanveziou-se (36).

Mibien an tiegeziou-etre (*middle class*) n'o doa nemet ar skoliou grammadeg argourauet (*endowed grammar schools*) hag ar skoliou prevez. Ar re-mañ, digoret gant ne vern piou en em gave barrek da binvidikaat diwar ar vicher-se, a oa eus ar falla. Gwelloc'h e oa ar skoliou-grammadeg, bet savet an darn-vuia

*Commercial History of England*, London, 1898 ; E. Boutmy, *op. cit.*, pp. 352-74 ; P. Mantoux, *La révolution industrielle en Angleterre au XVIII[e] siècle : essai sur les commencements de la grande industrie moderne en Angleterre*, 1906 ; W. Cunningham, *The Progress of Capitalism in England*, Cambridge, 1916 ; E. Lipson, *The economic history of England*, London, 1931.

(35) Ar c'helenndiou bras-all-se e oa an nao skol anvet *public schools* « skoliou boutin » e gaou, pa 'z eo gwir n'edont digor nemet da vugale ar pep pinvidika eus tiegeziou Bro-Saoz. Eton, Harrow ha Rugby e oa ar re vrudeta eus an nao skol-se.

(36) Kavet e vo an testeniou e levr Maks Leclerc, *L'Education des classes moyennes et dirigeantes en Angleterre*, 5[vet] mouladur, 1908, pp. 55-7 (danevell ha notennou).



anezo er XVI[vet] kantved diwar leveou donezonet d'ezo da virviken gant tud pinvidik ha madelezus. Nemet n'oant ket stank a-walc'h. Ouspenn-se, Iliz Vro-Saoz he doa astennet he dourn war eur c'halz anezo, o virout, da heul, ouz mibien an dud a zalc'he d'an ilizou hugunodek-all da ober o mad anezo. Kemend-all he doa graet ar *gentry* diouz he zu, dre sparla dor ouz bugale ar bobl. Diskol e vane evel-se renkadou a-bez eus ar boblañs.

E derou an XIX[vet] kantved, tud kalonek, evel an Doktor Birkbeck ha Brougham, o doa taolet eur garm ouz ar gwall. Ar vicherourien, ar re anezo a laboure e mengleuziou an Argoadou (*Midlands*), e glaouegou Norzhumberland ha Durc'ham, e labouradegou-houarn Birmingham ha Newcastle, e milinoukotoñs konteleziou Kêrhirvren (Lancaster) ha Kêrevraok (York) a stagas ganti kerkent ha ma voe skañvaet d'ezo ar yeo bounner a boueze warno da genta. Meiza a rejont n'oa ket gwelloc'h hent d'ezo da dizout ar Frankiz eget hent ar Gouzout : *gouzout a-benn gallout*. Diwar o yalc'h e savjont levraouegou, lenndiou, skoliou-noz, skoliou-sul, ha kevredadou emgengelenn. Diwezatoc'h, gant an haelsperedegez o tihuni adarre e renkadou uhel ar Gevredigez, e teuas d'o sikour war al labour-se an dud desket. Ar skoliou-meur, Oxford (Redoc'hen) ha Cambridge (Kêrgrant), a savas, e 1873, *The University Extension* « Astennad ar Skoliou-meur » evit kas d'ar bobl n'halle ket dont daveto an deskadurez uhel. Mistri-gelennerien a voe dileuret er c'hêriou-labouradegou evit ober steudadou prezegennou, lennadennou (*lectures*) ha kenteliou war ar skiantou. Frouez souezus a daolas Astennad ar Skoliou-meur. Gwelet e voe

micherourien oc'h emdana ouz skiantou-zo, ouz o studia a-zevri-beo betek dont da veza mistri d'o zro : istor ar sevenadurez, istor al lennegeziou, an hellenegouriez, an espernouriez, ar steredoniez, an douarouriez, al louzawouriez, h.a. Hoalet-kenañ e vezent gant ar skiantou-se n'oa gounid-all ebet d'ezo da denna diouto, koulskoude, nemet gounid ar spered, hag o gwelout a raed o kevredadi etrezo evit studia eur ouiziegez distag a-grenn diouz ar vicher ma labourent warni. Kevredad linneat Ashton-under-Lyne, da skouer, n'oa da izili ennañ nemet micherourien eus nezadegou ha gwiaderezou ar vro.

En em stumma a reas evel-se, e-touez micherourien Vro-Saoz, etro dibenn an XIXvet kantved, eun dibabtud dreist, ken dre demz o spered, ken dre o deskadurez. Prederourien a zo bet en o zouez, evel ar gwiader Gutteridge a skrivas e eñvorennou : *Lights and shadows in the life of an artisan* « Skedadou ha diskedadou e buhez eur micherour », Coventry, 1890 (37).

Diouz skouer ar vicherourien e reas ar renkadou-all eus ar Gevredigez. E-lec'h leñva ha gervel d'o sikour ar Gouarnamant hag an Iliz, e rejont drezo o-unan evit remedi ouz rouested ar skoliou ha skorted ar gelennadurez. Ken abred hag ar bloaz 1835, o welout na drôe ket buan a-walc'h ar skoliou boutin (*public schools*) hag ar skoliou-grammadeg da nevezi o gizskoliata hag o danveziou-kelenn, o doa en em gevredet e meur a gorn a Vro-Saoz bourc'hizien uhel-speredek

(37) H. J. Mackinder ha Mikael E. Sadler, *University Extension : has it a future ?* London hag Oxford, 1890 ; R. D. Roberts, *Eighteen Years of University Extension*, Cambridge, 1891 ; Make Leclerc, *Le rôle social des Universités*, 1892.



evit sevel, diwar genskodou, skoliou a roje d'ar gerent
muioc'h a warantiziou eget ar skoliou prevez ha d'ar
vugale eun deskadurez o tonia gwelloc'h ouz o ezom-
mou eget kelennadurez digoulzet ha warlerc'hiet ar
skoliou-grammadeg. Stummet e voe an embregaden-
nou-skoliata-se diwar batrom an embregadennou-
kenwerza, dre sevel evit o harpa pep a gevredad-
kenlodenneien. *Proprietary schools* « skoliou perc'hen-
net » a voe graet eus ar skoliou savet diouz ar c'hiz-se.
Meur a hini anezo (Marlborough, Cheltenham, Clif-
ton), goude trec'hi war an diaesteriou stag ouz pep
derou, a reas berz betek kemer renk, eun dek ha
daou-ugent vloaz bennak war-lerc'h, kichen-ha-kichen
gant Eton, Rugby ha Harrow.

Kalonekaus eus ar c'henta e oa ar skouer-se ha
heuliet e voe e meur a lec'h. Dre en em voda hag en
em gengevredadi etre prevezidi, e voe savet hag
argouraouet skoliou nevez e kement lec'h ma oa
ezomm. Eus 1874 da 1879, e voe diazezet evel-se seiz
kelenndi bras e Leeds, Bristol, Birmingham, Liver-
pool, Nottingham, Newcastle-on-Tyne ha Sheffield.
Eiz vloaz kent savidigez an hena eus ar seiz kelenndi-
se, eun nebeut tud a benn, arc'hantourien ha kenwer-
zourien vras eus Keoded Londrez (*City of London*),
dalc'het d'ezo o spered o welout n'he doa ket ar vour-
c'hizegez vihan (*lower middle class*) a skoliou diouti
hec'h-unan, o doa en em unanet en eur c'hevredad a
voe dihellet gant ar Roue dindan an ano a « Gevre-
dad evit kelenn ar renkad-etre er Gêr-veur hag en he
fabouziou ». Savet hag argouraouet e oa bet gant ar
c'hevredad-se skol vras Cowper Street a rôe, evit 180
lur-aour gall dre vloaz, an deskadurez d'eur mil
bennak a vugale eus implijidi a bep seurd na save

ket al leve-bloaz anezo en tu-hont da 4.000 lur gall en aour.

Ar galloudeka eus ar c'hevredadou saverien-skoliou en em stummas etro kreiz an XIX$^{vet}$ kantved, an hini a emelle eus Bro-Saoz a-bez, en doa kemeret an ano a *National Association for the promotion of technical and secondary education* « Kengevredad brôadel evit astenn an deskamant micherel hag eilvedel ». Ar skoliou kenta, evit ar bobl izel, a veze krouet ha harpet gant daou gevredad-all, bet savet, int-i ivez, gant prevezidi, kerkent ha derou an XIX$^{vet}$ kantved : *The National Society* « ar C'hevredad brôadel », ha *The British and Foreign Schools Society* « Kevredad ar Skoliou breizek hag arallvrôek ». Betek ar bloaz 1832, o doa an daou gevredad-se harzet ouz an holl vizou a save diwar ar c'helennerez-pobl. Adalek 1832, e teuas Gouarnamant Londrez da skoazella, dre yalc'hadou bloaziek, ar parreziou hag ar c'hevredadou tud a youl vat a embrege ar sevel skoliou bihan.

Evit ar Skoliou-meur, Oxford (Redoc'hen) ha Cambridge (Kêrgrant), nevezet e oant bet en holl-d'anholl etre 1840 ha 1882, ha deuet da veza adarre kreizennou oberiant a zeskadurez uhel (38). Lavaret em eus uheloc'h al labour souezus a rejont, diwar ar bloaz 1873, oc'h astenn sklerijenn an uhel-zeskadurezse d'ar bobl izel, dre Vro-Saoz a-bez.

N'oun ket amañ evit poueza kalz war an doareou-

(38) Gwall-izel edont kouezet, an eil hag eben, er XVII$^{vet}$ hag en XVIII$^{vet}$ kantved, hag e derou an XIX$^{vet}$. *The Reign of Queen Victoria*, II, pennad *The Universities* gant C. A. Fyffe ; G. C. Brodrick, *A History of the University of Oxford*, London, 1886 ; Ch. E. Mallet, *A History of the University of Oxford*, 1924. H. a.



diorren ar vugale o deus tennet brud war ar Saozon e dibenn an XIX$^{vet}$ kantved hag e derou an XX$^{vet}$. Ar pep reta da c'houzout diwar o fenn a vezo kavet e levriou Maks Leclerc hag E. Demolins (39). Dellezout a reont, e gwirionez, ar veuleudi a zo bet graet anezo, hag e talv ar boan o studia piz. Ar vrezonegerien dreist-holl, kerent ha mistri-skol, a dlefe ober o mad anezo, an abreta ar gwella, evit ar penn-abeg am eus lavaret uheloc'h, p'edon o komz eus doareou-kelenn Amerikiz, hag a adlavaran amañ gant nerz : *seul vihanoc'h ar bobl, seul welloc'h e tle beza an doareou diorren ha kelenn ar vugale, evit ma vezo kempouezet an difounn eus an dud enni dre an dreist anezo.*

Setu amañ, berr-ha-berr, eun damskeud diglokmeurbet eus an doare-diorren e boaz er gwella skoliou a Vreiz-Veur.

Brasa dellid ar vistri saoz, er skoliou-se, eo bet gouzout terri war dreuzlevezon ar gelennadurez kelc'houiziegezel ma vouger dindani bugale ar C'hallaoued. O mennad n'eo ket deski hepken ar vugale, hogen ivez, ha dreist-holl, *o sevel*, da lavarout eo ragaoza, rakstumma enno ar wazed da zont dre wellaat ha kreñvaat temz-korf ha temz-spered pep hini anezo. Sura hent da lakaat da ziwana er bugel ar gwaz ma tle beza eun deiz eo mont d'ezañ, bewech ma c'heller hen ober, evel ma rajed d'eur gwaz onest ha delle-

(39) Maks Leclerc, *L'Education des classes moyennes et dirigeantes en Angleterre*, kenta mouladur, 1894 ; pempvet mouladur, 1908 ; *Les Professions et la Société en Angleterre*, trivet mouladur, 1908 ; E. Demolins, *A quoi tient la supériorité des Anglo-Saxons*, 1897 ; *L'Education nouvelle*, 1901. Ar gwella tra da ober e vefe pe drei e brezoneg al levriou-se pe gendeuzi kement tra vat a zo enno en eul levr brezonek hepken.

zek a fiziañs. Gant-se, ne vez ket spïet ar vugale evit o zapout e gwall-ober. Ne vezont ket moustret ha rañjennet e pep giz. Frankiz a-walc'h a vez lezet d'ezo, ha kredet e vezont dalc'hmat war o ger ken n'o defe lavaret eur gaou. Dre c'hoariou (n'int ket diriskl) ha labouriou-dourn dibabet-mat ha reizet a-ratoz da veza diorroüs e gwirionez, e nerzekaont o mennerez a-unan gant o c'horf. Emgengevredadi hag emgenreiza a reont dre ar c'hoariou hag evit ar c'hoariou. Ar c'hriked, boaziet ez vihan, a laka da gadarnaat enno an emvestroniez, an emgenreiz, an eveziegez hag an difromusted (40). Berr e vez ar c'henteliou : ne badont peurliesa nemet eun eurvez evit pep danvez-kelenn, eun eurvez hanter d'an hira ha dibaot-meurbet. Nebeut a labouriou-skrid a vez rôet da ober d'ar vugale. Nebeut a draou da zeski dindan eñvor. Ar mestr, avat, a boagn kalz, e-pad ar c'henteliou, evit dihuni ar spered a evezierez en e skolidi, d'o lakaat da selaou ha da domma ouz an traou a zispleg d'ezo. Al labouriou-skrid a ro d'ezo da ober a vez graet dirazañ peurliesa, d'ezañ da c'hallout eeuna, kent m'o dije en em furmet, ar plegou fall da labourat, ha da zeski d'e skolidi penaos e tleer labourat hep musal ha koll amzer (41).

(40) An diorroüsa d'an temz-spered eus an holl c'hoariou eo ar c'hriked. Lenn ar veuleudi anezañ gant eur Jezuist, an Tad du Lac, meneget gant M. Leclère, *L'Education...*, p. 39, n. 1, Keñveria ar pez a lavar eur Jezuist-all, an Tad Prat, war *Rev. mensuelle des Pères de la Compagnie de Jésus*, miz mae 1892, p. 92 (Leclerc, *op. cit*, p. 38, n. 1)

(41) Setu amañ eun doare-skolia eus ar gwella heuliet e Breiz-Veur, e kelenndiou-zo (*University College School* e Londrez, *Independent College* e Taunton). Ar c'hevrenna a-saliadou eus ar skolidi ne vez ket graet a-vras, evel e Bro-C'hall, hervez o oad ha derez an deskadurez. Dre benn ha dre zanvez-kelenn eo e



Kenta evez ar vistri saoz eo mirout a skuiza penn ar vugale gant re a zeskadurez ha deskadurez kentrad. O birvidika mennad eo ober anezo tud a benn, start en o menoziou, kendalc'hus war an ero, diaes da zigalonekaat, diaes da ziskar, « teuzi houarn en o fenn » evel ma lavare eur pennrener-kelenndi, hag ouspennse, ober anezo tud a vuhezegez reiz ma c'hellfed fiziout enno, « kristenien ha tudjentil » (*Christians and Gentlemen*), diouz ma lavare eun all.

N'eus nemet tri si en doare-diorren-se. Da deurel e holl frouez, e c'houlenn striz, neket kargidi berr-wel, oc'h ober digarantez o micher evit beva, hogen tud diouz an dibab, tud dreist e pep keñver, hir-wel d'ezo, hag o santout e doun o ene braster ha talvoudegez o c'hefridi. Rouez e vez an dud-se dre-holl, ha, da heul, n'eus nemet nebeut a vugale a c'hallfe ober o mad anezo. Ouspenn-se, evit gallout seveni en eun doare pervez e vicher penn-da-benn, e rank ar mestr kaout nebeut a skolidi war e dro, saliadou a bemzek pe a ugent bugel d'ar muia, ma c'hallo pleustri a-zevri gant peb-unan anezo. Mizus eo ahend-all an doare-kelenn-se, ha n'eus nemet bugale eus tiegeziou pinvidik a c'hell en em spleita anezañ.

vez graet. Eur skoliad, diouz m'emañ kreñv pe greñvoc'h er skiant-mañ-skiant, a c'hell beza war eun dro ezel d'eur c'hlas uhel evit ar jedoniez, d'eur c'hlas-etre evit an Istor, d'eur c'hlas izel evit an douaroniez. Er c'hiz-se ne vez ket daleet ar c'henteлia en eur saliad dre vezañs bugale bouc'hoc'h da zeski pe lezirekoc'h eget ar re-all, M. Leclerc, *L'Education...* pp. 110, 177-8. Keñveria G. Le Bon, *Psychologie de l'Education*, 15vet miliad, 1912, pp. 244-5 : skol alaman *Koenigsfeld*. Eun doare-skolia-all heuliet e *Dulwich College* a ro frouez eus ar gwella : merka da bep danvez-kelenn e zervez ha gouestla d'ezañ an holl genteliou a vez graet en dervez-se, M. Leclerc, *op. cit.*, p. 118, dapevell ha notenn 1.

« Diouz pe desteni e c'hellomp-ni anaout ha mat eo ar c'helennadur ? N'eo ket diouz ar bern anaoudegeziou a bep seurd a c'hell beza sanailhet e penn ar skoliad d'ar mare m'emañ o tiskolia. *Hogen diouz ar c'hoant, diouz al lusk, diouz ar ouested da zeski bet lakaet da ziwana ha da greski en den, evit e vuhezpad, gant an eiz pe zek bloaveziad-se a emaozerez.* E Bro-C'hall, emañ an dud o kredi start penaos seul vrasoc'h e vezo an deskadurez tapet gant ar bugel e-pad ar maread-emaoza-se, seul dalvoudekoc'h e vo an den. Gant-se, ar strivadeg vras emeur oc'h ober, abaoe daouzek vloaz (42), evit nevezi ar gelennadurez eilvedel, n'he deus bet da bal ha da frouez nemet muia ha kenurzia gwelloc'h an danveziou-studi a redier an holl speredou yaouank da embreger. *Mantrusat fazi ! Rak, diwar zioueri lod eus an deskadurez a c'hell beza dastumet er maread-skol, e c'hellfe c'hoarvezout ma vefe gounezet betek kalz en tu-hont d'al lod-se gant al labour-den.* An anaoudegeziou a zastumer er gelennadurez eilvedel n'int ket da geñveria ouz eost an diskar-amzer ma vo debret an ed anezañ. Heñvel int kentoc'h ouz eostou an nevez-hañv a falc'her, a gemmesker, tañvouez ha kolo, gant an douar, da dalvezout da demza ar gwir eost a zegouezo diwezatoc'h » (43).

Anat-splann eo lakaet kement-se dre an niver a dud a vez e-touez ar saoznegerien hag i en em gelennet drezo o-unan, eur wech diskoliet. Rouez ar seurd-tud e-mesk ar c'hallegerien. Stank ez int e Bro-

(42) E 1894 eo bet skrivet kement-se.

(43) E. Boutmy, en e gent-skrid da levr M. Leclerc, *L'éducation...*, pp. XVII-XVIII.



Saoz (44), en holl renkadou ar Gevredigez, hogen dreist-holl e-touez ar vicherourien hag ar vourc'hizien. N'eo ket peurliesa en emvrud, er c'hoant da bara ha da sevel dreist d'ar re-all e tleer klask penn-abeg o emgelennerez, hogen kentoc'h er c'hoant d'en em wellaat, en debron da c'houzout, en hoal he deus an deskadurez evit tud trôet da welout er ouiziegez yac'h starta diazez a c'hellfed prienti d'ar frankiz-spered. Ar C'hallaoued a weladennas, e dibenn an XIX[vet] kantved, lenndiou boutin ar c'hêriou-labouradegou e Bro-Saoz (re Leeds ha Birmingham dreist-holl) (45), a zo bet souezet gant an niver a dud eus renkadou izel ar Gevredigez, bourc'hizien vihan ha micherourien, a welent o tarempredi an tïez-se, gant o farfeted, ha gant talvoudegez an traou a lennent : levriou a istor hag a espernouriez, danvezennet-fetis, leun a

(44) Ha stankoc'h c'hoaz e Bro-Skos, e-metou Tirizeliz. Brudet e Breiz-Veur a-bez karantez ar re-mañ ouz an deskadurez. Muioc'h a dud desket a zo bet o veva er c'hornbedig-se eget e bro-all ebet, ma 'z eer dre gemblac'ha o niver ha niver ar boblañs. Ken ma voe graet eus Dinedin (Edinburgh) *Athena an Hanternoz*. Paot eo bet ivez an dud en em gelennet o-unan e-touez maezidi Bro-Saoz-Nevez, er Stadou-Unanet. Ar *Furcher brezonek*, er mare m'edo renet c'hoaz gant ar saver anezañ, Moris an Doz, a zo bet moulet warnañ eul lizer, bet kaset e derou an XIX[vet] kantved da Gevredad roueel an Hendraourien a Vro-C'hall, gant eur gov eus ar Stadou-Unanet, Elihu Burret e ano, en doa desket e-unan-penn hogos holl yezou Europa, ar brezoneg en o zouez (niv. 2, miz-kerzu-miz-genver 1905-1906, p. 49). A-zivout an emzeskidi e-touez koueriaded Skandinavia, lenn M. Quillardet, *Suédois et Norvégiens chez eux*, eil mouladur, 1900, pp. 101-2. Diwar-benn unan eus ar plegennou a dro an den war an emgelenn, lenn eveziadennou al letanant a vor Mage, *Voyage dans le Soudan occidental (1863-1866)*, 1868, pp. 384-5.

(45) M. Leclerc, *Une république bien gouvernée : Birmingham*, war *Rev. des Deux Mondes*, 15[vet] a viz gouhere 1891 ; *L'éducation...*, pp. 344-53.

c'hoarvezadennou hag a sklerijennadou diwarno, skridou imbourc'hi hag enklask, danevellou-beaj, eñvorennou, buhezskrivaduriou. « Eun oberenn a-seurd gant hini Seur Charlez Dilke diwar-benn kudennou Breiz-Veur Vrasa (*Problems of Greater Britain*), leun-barr a fedou ha meret enni holl gudennou politikel hag espernouriezel kement kevrenn a zo en Impalaerded Vreiz-Veur, n'he dije ket bet — skrivet e galleg, evit ar C'hallaoued hag a-zivout traou o bro — en tu-hont da zaou vil a lennerien. Gant meur a zek mil den ez eo bet lennet er broiou saoznek » (46).

En em gavout a reas gant ar ouiziegez e Bro-Saoz evel gant an traou-all : diorrôadurez, kelennadurez, merdeadurez, ijinerez, kenwerzerez, emfennerez er broiou-tremor. Ar sav hag ar c'hresk anezi a zo dleet da labour ha da strivadou eun nebeut tud hepken o deus bet da stourm start ha kalet, hag e-pad pell-amzer, ouz digasted, pe, pa lavarfen gwell, ouz filistinegez ar vrôad hogos en he fez.

Abaoe nevezidigez Oxford ha Cambridge (boulc'het etro kreiz an XIX$^{\text{vet}}$ kantved, kaset da benn e 1882), ez eo deuet an diou skol-veur-se da greizennou oberiant-meurbet a zeskadurez uhel, ha stank eo a-benn bremañ ar ouizieien en em furmet enno. Kent an nevezidigez-se, e-pad kenta hanterenn an XIX$^{\text{vet}}$ kantved, hag araokoc'h c'hoaz, e oa eus gouizieien

(46) M. Leclerc, *Les Professions et la Société en Angleterre*, trede mouladur, 1908, pp. 253-4. Bez' ez eus e saozneg eul lennegez eus ar founnusa hag eus an talvoudusa diwar-benn brôadou ar bed, Yan Périer, *Sur le projet de création à Londres d'une Maison d'étudiants*, war *La Science sociale*, miz eost-miz gwengolo 1910, pp. 22-5.



Vreiz-Veur peurliesa tud en em c'hraet anezo o-unan (*self-made men*) dre lenn, prederia, studia hag evezia er gouelec'h, hep mestr en o c'hichen d'o fennheñcha war o imbourc'hadennou. Kalz anezo, savet eus a-douez ar bobl izel (47), o deus bet da stourm ouz ar baourentez. An naturourien, en o zouez, a gavas estr eget digasted ha dispriz a-berz ar pep muia eus o c'henvroïz re duet da ober stad hepken eus an anaoudegeziou a zegas arc'hant d'ar yalc'h. Kavet o deus ouspenn an enebouriez hag ar gasoni a dlee sevel, evel anezo o-unan, en eur vrôad-tud stag a galon hag a spered ouz ar Vibl, ha trôet a-grenn, da heul, da enebi ouz kement enklask a hañvale lakaat en arvar kelennadurez al Levr santel.

Daoust d'an holl ziaesteriou ha d'an holl harzou-se, emañ bet o para, en istor ar ouiziegez e Breiz-Veur e-kerz an XIX$^{\text{vet}}$ kantved, hiniennou eus brudeta anoiou an Denelez : ar strilhour Homfrez Davy (48); ar strilhour-naturoniour Mikael Faraday ; an naturoniour John Tyndall ; an naturourien Charlez Darwin (49), Tomas-Herri Huxley, Seur Charlez Lyell, A.R. Wallace (50) ; ar ragistorourien Seur John Lubbock,

(47) Mikael Faraday (1791-1867) a oa eur gov e dad. Heñ e-unan a zo bet keiner-levriou en e vugeliez. H. a.

(48) Ganet e Pennzanz, Kerne-Veur, e 1778. Marvet e 1829. D'ezañ e tleer kavadenn ar gleuzeur-surentez evit ar vengleuzierien.

(49) Ganet e Penngwern (Shrewsbury e saozneg) e 1809. Marvet e 1882. Stumm brezonek gant e ano evel gant hini Davy.

(50) Seur Charlez Lyell, *The Geological Evidences of the Antiquity of Man* « An testeniou a-berz Douarouriez diwar-benn hended mab-den », 1863 ; h.a. ; A. R. Wallace, *The Geographical Distribution of Mammals* « Kenlec'hiennadur ar Bronneged dre ar Bed », Londrez, 1876 ; *Island Life* « Ar Vuhez-enezek », 1880 ; h. a.

John Evans, W. Boyd Dawkins, R. Munro, W.J. Sollas, Arzur Evans (51) ; ar reterourien H. Howorth, A.H. Sayce, William Ramsay, J. Garstang, Aurel Stein, A.B. Keith (52) ; an assiriegourien Herri Rawlinson, Siorj Rawlinson, Hincks, Fox Talbot ha Siorj Smith (ganto e voe kaset da vat dazlennidigez ha troidigez an enskrivaduriou gennheñvel eus Kornog Azia) (53) ; an ejiptegourien Tomas Young, J. Gardner Wilkinson, E. A. Wallis Budge, W. Flinders Petrie (54) ; an indezegourien Colebrooke,

(51) John Evans, *The ancient stone implements of Great Britain* « Hen vinviou-maen Breiz-Veur », 1872 ; W. J. Sollas, *Ancient Hunters and their modern Representatives* « Hemolc'herien ar ragistorvez hag o c'henheñveled en amzer vremañ », 1902 ; Arzur Evans, *Scripta Minoa*, Oxford, 1909. H. a.

(52) H. Howorth a savas eun Istor eus ar Vongoled e peder levrenn, 1876-1888. A. H. Sayce a embannas diwar-benn an Hittited eul levr a zo bet trôet e galleg gant J. Menant e 1891. Digant W. Ramsay hon eus eul levr *Historical Geography of Asia Minor* « Douaroniez istorek Azia-Vihana », 1890. Digant Garstang, *The Land of the Hittites* « Bro an Hittited », 1910. Digant Aurel Stein, *Sand-buried Ruins of Khotan* « Dismantrou douaret en traez e bro-C'hotan », 1903 ; *Serindia*, 5 levrenn, 1922 ; *Innermost Asia* « Kreizig-kreiz Azia », 4 levrenn, 1928. Digant A. B. Keith, *Early History of the Indo-Iranians* « Hena istor Indeziraniz », Pouna, 1917.

(53) Siorj Rawlinson en deus savet eun oberenn vras a-zivout *The five great monarchies of the ancient eastern world* « An pemp rouantelez veur eus an hen-ved reterel », 1871-1876. Gant ar c'horonal Herri Rawlinson e voe lennet ha trôet, evit ar wech kenta, enskrivadur brudet roc'h Behistoun, e Persia, skrivet e teir yez gant aroueziou gennheñvel.

(54) T. Young a strivas war eun dro gant ar Gall Champollion da lenn ha da drei an arouezluniou ejiptek. Gant Wilkinson e voe savet an oberenn teirlevrennek ha stankskeudennek *The Manners and Customs of the Ancient Egyptians* « Doareou ha giziou hen-Ejiptiz », a zo bet advoulet meur a wech e-kerz an XIXvet kantved. W. Flinders Petrie, *A History of Egypt* « Istor bro-Ejipt », 3 levrenn, 1899-1905 ; *Ten years diggings in Egypt*



Jalm Prinsep, Wilson, Cunningham, R. Caldwell, Monier Williams, Fergusson (55) ; an afrikanourien W.H. Bleek, Seur H. Johnston, Griffith, C. R. Owen (56) ; an amerikanourien Hugh Murray, Cl. Markham, A. Percival Maudslay (57) ; an dudoniourien hag ar gevredadourien Edward Burnett Tylor, E. Sidney Hartland, Westermarck, Webster, W. Robertson Smith (58). H.a.

« Dek vloaveziad kleuziadegou en Ejipt » ; *The Revolutions of Civilisations* « Kresk-digresk ar Sevenaduriou », 1922 (rentakont gant S. Reinac'h, war *Rev. archéol.*, 1925, II, p. 180).

(55) Colebrook (1765-1837) a renas Kevredad aziadek Kalkutta, goude maro ar saver anezañ, Seur William Jones (+ 1794). Hemañ eo bet ar c'henta o lavarout (en e gentskrid da droïdigez ar pez-c'hoari indezek *Sakountala*, embannet e 1789) e tlee beza dinaouet ar sanskriteg, ar gresianeg, al latin, ha moarvat ivez ar goteg hag ar c'heltieg, eus an hevelep mammyez ragistorek.

(56) W. H. Bleek, *Comparative Handbook of Australian, African and Polynesian Languages* « Laolevr-keñveria ar yezou aostraliek, afrikek ha poluneziek », 1858 ; *Comparative grammar of South African languages* « Kengrammadeg yezou Su-Afrika », 1869 ; Seur H. Johnstone, *A comparative study of the Bantu and semi-Bantu languages* « Studiadenn-geñveria war ar yezou bantouek ha dam-vantouek », 1919. H. a.

(57) H. Murray, *Historical account of discoveries and travels in North America* « Danevelladur istorek kavadennou ha beajou en Amerika an Hanternoz », London, 1829 ; Cl. Markham, *The Incas of Peru* « Inkaed ar Perou », 1910 ; A. P. Maudslay, *A glimpse at Guatemala and some notes on the ancient monuments of Central America* « Eun dremmad ouz Gwatemala hag eun notennou bennak diwar-benn maensavaduriou koz Kreiz-Amerika », 1897 ; trizek feskennad a-zivout Palenke, Kopan, Chichen-Itza, h.a., en oberenn vras *Biologia centrali-americana or Contributions to the knowledge of the fauna and flora of Mexico and Central America* « Bevoniez kreiz-amerikat pe Gendegasadennou da anaoudegez loened ha plant Meksiko ha Kreiz-Amerika », Londrez, 1889-1902.

(58) E. B. Tylor, *Primitive Culture* « Kentsevenadur », 2 levrenn, 1903 (pevare mouladur) ; E. S. Hartland, *Primitive Paternity*

A-strew a-hiniennou evel m'edont e-touez tud digas ouz an deskadurez pe trôet a-enep d'ezi, e santas abred gouizieien Bro-Saoz an ezomm d'en em voda kenetrezo. Ac'hano an hena kevredad a ouiziegez a zo bet e Breiz-Veur, *The Royal Society* « ar C'hevredad roueel ». Bez' e voe anezañ da genta (diwar ar bloaz 1645) eun nebeut tud a zeskadurez en em vode, dindan an ano a « brederourien en disgwel » evit en em guzuliata a-zivout eur poent-pe-boent eus ar skiantou hag en em sklerijenna an eil egile. Aotreet e voent gant ar Roue ha savet da gengorf a ouiziegez e 1663. Setu amañ eur pennad eus Dihell-diazeza ar C'hevredad roueel ma par ervat ennañ haelded-spered e saverien :

« En em groui a ra ar C'hevredad e sell da studia holl zarvoudennou an Natur hag an holl oberennou arzel a dizo da evezia, evit ma c'hellfe hor c'hemprediz hag hon diskennidi anaout ar faziou sanket er speredou dre hir-voaz hag evit ma vo adlaket er goulou ar gwirioneziou bet laosket diwar leziregez, ma teuint adarre da veza pleustret gant an holl gwitibunan. Degemeret e vo er C'hevredad ar ouizieien a bep kredenn, a bep studi, a bep brôadelez, evit ma vo anaoudegez an Natur peurzieubet diouz ar briz-varnerez diwar gredenn, ma vefed miret dre-se a veza dedennet gant ar gevrenn-mañ-kevrenn a skiantou ha da argas ar re-all, ma teuio kement ha ma vo gallet an holl Zenelez da bleustri gant ar studiou

« Kenttadelez », 1909 ; *Primitive Society* « Kentkevredigez », 1921 ; W. Robertson Smith, *Kinship and marriage in early Arabia* « Kerentiez ha dimezi en hen-Arabia », 1904 ; Westermarck, *The History of human marriage* « Istor an dimezi en Denelez », 3 levrenn, London, 1921 ; Webster, *Primitive secret societies* « Kentkevredadou-kuz », 1908.



gouiziek. Ret eo adreiza, neket dre lezennou ha dre lidou, hogen dre an ober hag ar skouer. N'eo ket eus ar C'hevredad, a-hend-all, eur skol ma kelenn enni eur re bennak e-keit ma selaou re-all, kentoc'h ez eus anezañ eun ti-arnodi ma tle pep hini ennañ ober diouz e benn e-unan-kaer » (59).

Pa voe diazezet ar C'hevredad roueel, skañvbenneien ha teodou lemm ar rouantelez a c'hoarzas goap ouz ar brederourien-se a felle d'ezo adreiza ar bed. A bep tu e voe distaget outo geriou flemmus. Broudet e voent didruez ha dismegañset er vila doare gant Butler en e flemmgan « an Olifant el Loar ». Daoust d'ar c'hoapadeg, hag ivez daoust da bleustradennou didalvoud a reas an izili genta anezañ war dachennou peurdouellus an hudsteredoniez hag an hudstrilhouriez, e teuas ar C'hevredad roueel da veza eur vad evit ar ouiziegez dre ar gwellaennou a zegasas d'ezi. Hogos an holl ouizieien vrudet a Vreiz-Veur a zo bet e-touez e izili, ha, dre lenn al labouriou moulet gantañ, abaoe ar bloaz 1665, dindan an ano a *Philosophical Transactions* « Kenoberiadou a brederouriez », e c'heller heulia piz ha pervez holl emastennadou ar skiantou a ouiziegez abaoe ar mare m'edo o ren Republik Bro-Saoz (60).

Gant an niver a speredou o tihuni en XVIII$^{\text{vet}}$ kantved, ha dreist-holl en XIX$^{\text{vet}}$, ez eas war baotaat e Bro-Saoz ar c'hevredadou tud desket evel m'hen diskouez an notennou-mañ :

(59) Laket e brezoneg gant Abherve.

(60) Da lenn : Martha Orenstein, *The role of scientific societies in the XVIIth century*, Chikago, 1928 ; J. B. Parks, *Richard Hakluyt and the English Voyages*, New-York, 1928 (embannet gant an American Geographical Society) ; Preserved Smith, *A History of Modern Culture*, New-York, 1930. H. a.

1707. Diazezidigez ar *Society of Antiquaries* « Kevredad an Hendraourien » gant Wanley, Bagford ha Talman. E-pad hir-amzer, n'o devoe an hendraourien deuet da izili er c'hevredad-se nemet tavarniou Londrez da vodlec'h : tavarn an Arz (*Bear*) da genta, tavarn an Diaoul Yaouank (*Young Devil*) da c'houde, tavarn ar Mintr da ziweza. E 1777, e voe rôet d'ezo gant ar Roue eur ranndi e palez Somerset (*Somerset House*), nevez-savet war ribl an Tavoez.

1799. *The Royal Institution* « an Ensavadur roueel » a zo savet gant an naturour Jozeb Banks, bet kenveajour d'ar c'habiten Cook en e verdeadennou brudet, gant an naturoniour Rumford, ha gant gouizieien-all. Ar pal a glaskent tizout dre an ensavadur-se e oa leda ar gelennadurez, rei harp d'ar c'havadennou ha d'ar gwelladennou talvoudus, skigna dre steudadou-kenteliou digor d'an holl ha dre arnodadennou stank-ha-stank implij ar ouiziegez en oberou pemdeziek ar vuhez.

1807. Savidigez ar *Geological Society* « Kevredad a zouarouriez », kenta hini a zo bet er bed. Nao c'hant ezel a oa ennañ e 1865.

1820. Savidigez an *Horticultural Society* « Kevredad a liorzouriez ».

1823. Savidigez ar *Royal Asiatic Society* « Kevredad roueel aziadek », evit studia yezou, sevenaduriou hag istor ar Reter (Azia ha Malezia).

1826. Savidigez ar *Zoological Society* « Kevredad a loenoniez » gant Homfrez Davy ha Stamford Raffles. Dre gemer en e c'hopr beajourien ha hemolc'herien en holl gevrennou ar bed, e teuas ar c'hevredad-se a-benn da groui e Londrez, e liorzveur ar Rejant (*Regent's Park*), brasa ha kaera dastumad loened beo a oa en Europa ha zoken dre ar bed-holl.

1830. Savidigez ar *Geographical Society* « Kevredad a Zouaroniez ». Bloaz goude e savidigez n'oa ennañ nemet 460 ezel. Nemet war greski ez ejont dalc'hmat ac'houdevez. 600 anezo a oa e 1850 ; 1.364 e 1860 ; 2.887 e 1870 ; 3.371 e 1880. Ha 6.500 e 1930, kant vloaz goude e savidigez. Traou bras a reas e-pad an XIX$^{vet}$ kantved : levea beajou Roparz Schomburgk e Gwiana, beajou ar c'habiten Back e rannved trobennahelel an Hanternoz, beajou David Livingston en Afrika (1850, 1865, 1872). Betek teir gwech e tileuras tud da ober klask war ergerzourien vrudet a greded e oant en argoll e-kreiz goueled dianav Afrika : Speke, Livingstone, Emin-Pacha. E derou an XX$^{vet}$ kantved, e leveas ar beajou graet gant Scott, Shackleton ha tud-all evit studia an Antarktis hag ar Spitzberg.

1831. Savidigez ar *British Association for the Advancement of Science* « Kengevredad breizveurek evit kas ar ouiziegez war-raok », war atiz an naturoniour David Brewster, a-benn lakaat da sevel tud a studi, boda an holl dud a-du gant ar skiantou, ha danzen imbourc'hereziou nevez. Dre ober galv war spered-emouestla ha gred an holl, e teuas e zezo da vat gant ar c'hevredad nevez. Lusk a rôas d'ar studiou diwar-benn ar steredoniez, skoazell da sevel sellvaou a oablouriez, ha, war an aodou, arvestlec'hiou evit studia lano ha trec'h ar mor. Dastumad e Eñvoradou (*Transactions*) a zo ennañ holl istor emastenn ar ouiziegez e Breiz-Veur abaoe 1831.

1838. Savidigez an *Agricultural Society* « Kevredad a c'hounidegez-douar ». 947 ezel a oa ennañ eun

nebeut mizou hepken goude e savidigez, 5.223 ugent vloaz goude, e 1858. Dre c'hopra tud a ouiziegez (strilhourien, bevoniourien, medisined-loened, ijinourien, mekanikerien), dre staga priziou ouz enklaskou hag imbourc'hiou divizet, dre ober arnodadennou stank, dre sevel kenstrivadegou hag aradegou, e reas ar C'hevredad-se, n'oa ennañ nemet pinvidien, kouls lavarout, eur vad dispar d'al labour-douar ha da gement a denn d'ezañ e Breiz-Veur. Studiet ha gwellaet e voe evel-se gantañ, e-kerz an XIX$^{vet}$ kantved, stuz al labouriou, reg an trevadou, dizouridigez an douarou leiz, oberidigez hag implij an temziou-ludu, ar binviou-labour hag ar mekanikou, ar gouennou-loened, an dibaba, ar sevel, ar maga, an digleñvel hag ar c'hraouia anezo, bividigez ha buhezegez al labourerien-douar.

E-touez ar c'hevredadou-all bet savet en XIX$^{vet}$ kantved, e venegin c'hoaz ar C'hevredad linneat (*Linnaean Society*) pe gevredad a louzawouriez, an Ensavadur breizveurat hag iwerzonat a zenoniez (*Anthropological Institute of Great Britain and Ireland*), ar C'hevredad Hakluyt (*Hakluyt Society*) (61), ar C'hevredad roueel a steredoniez (*Royal astronomical Society*), ar C'hevredad roueel a lennegez

(61) Diouz ano eun douaroniour saoz brudet eus ar XVI$^{vet}$ kantved. Ar C'hevredad Hakluyt a bled dreist-holl gant istor an douaroniez ha gant an embanna eus kement tra a c'hall lakaat ar sklerijenn da bara war an istor-se : danevellou- beaj diviet pe manet diembann, kartennou-koz, portolanou ha morheñchaduriou a wechall. Trei a ra e saozneg an danevellou arallyezek o tenna d'an douaroniez. Embanna a reas evel-se, e 1908-1916, *The Conquest of New Spain* « Aloubidigez Bro-Spagn-Nevez », troïdigez saoznek e pemp levrenn, gant A. P. Maudslay, eus oberenn spagnolek Bernal Diaz del Castillo, *Historia verdadera de la Conquista de la Nueva España*.



(*Royal Society of Literature*), ar C'hevredad evit kas war-raok ar ouiziegez kristen (*The Society for promoting Christian knowledge*).

Dispar al labour a zo bet graet gant ar C'hevredadmañ e-keñver al leda-deskadurez. Meur a vil levr a zo bet embannet gantañ, levriou marc'had-mat peurliesa, hag evelato skrivet aketus gant anaoudeien, moulet dereat war baper padus, keinet start ha mistr e lien, hervez giz koant Breiz-Veur, ha skeudennet kaer ha stank. Pledi a reont gant kement skiant, kement anaoudegez a c'hell beza bourrus ha talvoudus da spered mab-den. Bez' ez eus evel-se :

1° Levriou a zeoliez, evel *The Inner Life, as Revealed in the Correspondence of Celebrated Christians* « Ar Vuhez-diabarz evel m'he diskuilh liziri kristenien vrudet », gant ar Reverand T. Erskine ; *The House of God, the Home of Man* « Ti Doue, annezlec'h mab-den », gant ar Reverand G. E. Jelf ; *Called to be Saints* « Galvet da veza Sent », gant Kristina G. Rossetti.

2° Levriou diwar- benn Istor meur an Iliz a-seurd gant *Conversion of the West* « Kristenidigez ar C'hornog » gant ar Reverand Ch. Merivale hag ar Reverand G. F. Maclear ; *Turning Points of General Church History* « Korntroiadou en Istor meur an Iliz », gant ar Reverand E. L. Cutts.

3° Levriou a-zivout Istor an Iliz e Breiz-Veur hag Istor Eskoptiou an enezenn : *Canterbury* « Kêrgent », *Winchester* « Kêrwent », *Salisbury* « Kêrgaradog », *Bath* « Kêrvazon », *Hereford* « Henrofz », *Worcester* « Kêrwrangon », *Lichfield* « Kêrlouedkoad », *Chester* « Kêrleon-war-an-Dourdoue », *Oxford* « Redoc'hen », *Lincoln* « Lenngolun », *York* « Kêrevraog »,

*Durham* « Durc'ham », *Carlisle* « Kêrliouelez », h. a.

4° Levriou diwar-benn ar c'hredennou meur nannkristen : Bouddhhaadegez (gant ar reterour W. Rhys Davids), Hindouadegez (gant an indezegour brudet Monier Williams), Mohammediez (gant J. W. H. Stobart, rener Kelenndi La Martinière, Lakno, Bro-Indez), h. a.

5° Levriou diwar-benn penna mareveziou Istor Breiz-Veur. Ar c'heltiegour bras John Rhys a skrivas a-ratoz evit ar rummad-se eun oberennig, danvez-studia founnus enni, a-zivout *Celtic Britain* « Breiz-Veur geltiek ».

6° Levriou danevellet enno istor kement pobl vrudet a zo bet en Henamzer hag er Grenn-amzer pe a zo en Amzer-vremañ. Da skouer : *Persia from the Earliest Period to the Arab Conquest* « Persia, eus ar rannoadvez kosa d'an aloubidigez anezi gant an Arabed », gant W. S. W. Vaux. Reterourien vrudet a Vro-Saoz, an assiriegourien Siorj Smith ha A. H. Sayce n'eus ket bet a fae enno skriva evit ar rummad-se levriou leda-deskadurez diwar-benn Istor Assiria hag Istor Babilonia.

7° Buhezskrivaduriou evel *The Public and Private Life of Arthur, first Duke of Wellington, as told by himself, his comrades and his intimate friends* « Buhez-karg ha buhez-prevez Arzur, kenta dug Wellington, diouz m'emañ danevellet gantañ, gant e gamaraded hag e nes-keneiled », gant Lathom Brown.

8° Levriou a-zivout ar beajou bras hag ar veajourien veur : *Some Heroes of Travel or Chapters from the History of Geographical Discovery and Entreprise* « Eun nebeut harozed eus ar beajerez, pe bennadou



diwar Istor ar c'havadennerez hag an embregerez a zouaroniez », gant W. H. Davenport Adams ; *Africa, seen through its Explorers* « Afrika, gwelet dre an ergerzourien anezi » gant Ch. H. Eden ; *Heroes of the Arctic and their Adventures* « Harozed an Troahelbed hanternoz hag o avanturiou », gant F. Whymper H. a.

9° Levriou diwar-benn an naturouriez, stank hag a lies-seurd, dre ma vez Breiz-Veuriz, evel Norz-Amerikiz, hoalet-kenañ gant ar studiou-se : *The Natural History of the Bible* « Plant ha Loened ar Vibl » gant ar Reverand Canon Tristram ; *The Animal Creation* « Al Loened krouet » gant Th. Rymer Jones ; *The Forest Trees of Great Britain* « Gwez koadou Breiz-Veur », gant ar Reverand C. A. Johns; *Flowers of the Fields* « Bleuñvou ar Parkeier », gant an hevelep skrivagner ; *Botanical Rambles* « Baleadennou-louzaoua », gantañ adarre ; *British Birds in their Haunts* « Evned Breiz-Veur en o chedou », gantañ bepred ; *Natural History of British Fishes, their structure, economic uses and capture by net and rod, cultivation of fish-ponds, fish suited for acclimatization, artificial breeding of salmon* « Naturouriez a-zivout Pesked Breiz-Veur, o c'horfadur, an ober ganto en espernouriez, ar roueda hag al lazeta, gounidegez ar peskedlennou, pesked mat da vrôela, ar gouenna-eoged diwar ard » gant F. Buckland, enseller war ar peskerezou-eoged e Bro-Saoz hag e Bro-Gembre ; *Evenings at the Microscope* « Nozveziou ouz al lunedenn-greski » gant P. H. Gosse (62). H. a. Koanta ha talvoudusa rummad-levriou

(62) Er rummad levriou gouestlet d'an naturoniez, ez eus unan a-zivout *The Work of the Spectroscope* « Labour ar c'hanevedennweler », gant R. A. Proctor.

diwar-benn ar skourr-se eus an deskadurez eo moarvat an hini anvet *Natural History Rambles*, da lavarout eo baleadennou hag imbourc'hiou a naturouriez e Breiz-Veur : *Underground* « ar C'houndoun » gant J. E. Taylor ; *In search of Minerals* « War glask mein-mineral » gant D. T. Anstead ; *The Woodlands* « ar C'hoadeier » gant M. C. Cook ; *The Sea-shore* « an Aod-mor » gant ar Profesor Martin-Duncan ; *Mountain and Moor* « Meneziou ha Geuniou » gant J. E. Taylor ; *Lane and Field* « Gwenodennou ha Parkeier » gant ar Reverand J. G. Wood ; *Lakes and Rivers* « Lennou ha Steriou » gant Groom Napier ; *Ponds and Ditches* « Poullou ha Douveziou » gant gant M. C. Cook.

Ar skiantou-all, douaroniez, moroniez, oablouriez, steredoniez, strilhouriez, fiñvoniez, tredanouriez, h. a., a zo gouestlet d'ezo pep a levr, pe, diouz ret, pep a rummad-levriou. Bez' eo bet embannet evel-se gant ar C'hevredad eun ugent bennak a gartennaduriou, kartennaduriou a zouaroniez koz hag a zouaroniez-vremañ, kartennaduriou evit studi ar Vibl, eur *Star Atlas* « Kartennadur ar Stered » gant ar Reverand E. Mac Clure, hag eun torkad levriou a-zivout harozed ar ouiziegez (*Heroes of Science*) : steredoniourien, louzawourien, loenoniourien, douarourien, strilhourien, naturoniourien. N'eo ket bet lezet er-maez an anaoudegeziou reta ha talvoudusa da vad mabden : korfadurez, buhezoniez ha yec'hedouriez, penaos prederia ouz ar yec'hed an-unan, ouz an daoulagad an-unan, penaos labourat, lenn, studia, c'hoari, debri, en em wiska, en em loja ; an dour hag an aer e-keñver ar yec'hed, penaos o digontamma, h.a.



N'eo ket bet lezet a-gostez, kennebeut-all, an ijinoukaer, hag er rummad-levriou gouestlet d'ezo e verzan hiniennou skrivet da lakaat ar gened dindan diraez an dud dibinvidik evel *Beauty in Common Things* « Kened en traezou dister », gant an Itron F. W. Whymper.

*Skouer saoznegerien Vreiz-Veur, laket amañ warlerc'h hini Norz-Amerikiz, a beurziskouez al labour dispar a c'hall ober, war an holl dachennou digor da embregadennou mab-den, eun nebeut miliadou-tud hepken, gant ma vezint kendalc'hus hag oberiant.* Kemeret a-vras, sellet outo a-vloc'h, n'eo ket trec'h ar Saozon d'ar brôadou-all A-enep d'ar pez a gred kalz eus hor c'hemprediz, n'eus ket a ouenn, n'eus ket a bobl hag a ve *dre he gwad, dre he natur*, trec'h d'ar re-all. E pep brôad-tud evel en Denelez a-bez, hag, e diabarz pep brôad-tud, e kement renkad ouz hec'h ober (er renkadou uhel evel er re-all), emañ an distervez-ene lodenn ar pep muia. Ma vefe gallet o niveri, e welfed ez eus dre-holl, war-bouez nebeut a dra, an hevelep kementad, *hag heñ gwall-rouez*, a dud barrek... pe danvez enno da zont barrek (63). Da

(63) Setu amañ, e-keñver temz-spered ha buhezegez, ar c'hementadou-tud oc'h ober well-waz pep brôad ha renkad a zo en Denelez. Etre 10 hag 20 dre gant a dud drouk (pe zrouk dre natur pe aet da zrouk gant ar vuhez). Eus 60 da 70 dre gant a dud-etre, na mat na fall, hogen laosk ha klouar, ha kemmdigemm a-ziavez diouz an doare-avel a zo o c'houeza warno. An nemorant hepken peuzvat. Evit ar re beurvat, ar re zreist, n'eo ket er c'hantad e vezont kavet, hogen er miliad. Eno, er c'hementad bras-se a dud laosk ha klouar, emañ Gwanenn veur an Denelez, ar penn-abeg d'an Diskar evit ar poblou, ar yezou, ar sevenaduriou hag ar c'hredennou. *Tud ha n'eus ket da fiziout enno evit netra, nag evit gwellaat, na zoken evit mirout e ratre vat !* Keit ha m'emañ oc'h ober gwardoniez, en o c'hreiz ha

zihuni an dud-se, p'emaint kousket evel amañ, e tleer poania. Ha n'eus ket gwelloc'h hent d'hen ober eget dre ziskouez d'ezo ar pez a zo bet graet er broiou m'eo dihun enno ha stag gant al labour ar seurd tud. Netra ne dalv war hillig ar skouer.

war o zro, frammataerien ha sternataerien boblañs, e hañvalont beza eun nerz, eur bloc'h start ha da badout. Aet ar Warded da get, n'eus ken nemet poultrennou ha traezennou skub-diskub gant an avel, ha gwell a se c'hoaz ma na da ket ar skubadur-se da fank.






Gorread Europa hag ar Stadou-Unanet lakaet keñver-ha-keñver.




Emfennadeg Breiz-Veuriz dre ar bed.
An Indez en XVIIIvet kantved Breiz-Veur hag Iwerzon kenskeul gant bro-Indez.




Emfennadeg Breiz-Veuriz dre ar bed. Gorread Aostralia hag Europa lakaet e-skoaz.

## XXX. KENTEL LAMAED AN TIBED

Dre an Tibed e klozin al lerc'h-ouz-lerc'hiad-se a daoliou-lagad ouz frammataerien ha sternataerien boblañs. Eur seurd-all anezo eo a gaver du-hont, disheñvel a-walc'h diouz re Europa hag Amerika. Hogen al labour souezus o deus graet a dalv ar boan e venega amañ. ,

Ec'hona hag uhela torosennad-douar war ar bed eo an Tibed (1). Dre vent e c'horread kerkouls ha dre uhelder e dachad, e tellezfe gwelloc'h eget ar Pamir al lezano a Leurdôenn ar Bed a vez graet eus hemañ gant bediz-holl, da heul ar Bersianed (2).

Broïz a zo diwar eun niver gouennou disheñvel a-grenn an eil diouz eben. Gwenngroc'heneien, heñvel ouz Europiz bleo du pe ouz Kornogaziaded, a gaver a-vagadou en o metou. Hag a-vagadou ivez ez eus Melengroc'heneien, heñvel pe ouz Mongoliz, pe ouz Sinaïz, pe ouz Taïed Indez-Sina. A-hiniennou e tegouezer zoken en o zouez gant tud kenneuz da ouennou annezet pelloc'h er bed eget ar re-se : tud heñvel ouz Eskimôed, ouz Indianed Amerika, tud morianheñvel. Stank an dud berr-vent e-touez Tibetiz ar C'hornog hag ar C'hreisteiz. E traoniennou ar

(1) Dianav an ano-se da Dibetiz. Ober a reont eus o bro *Peu yul* (ez varzonek *Gangs yul* « Bro an Erc'h »), hag anezo o-unan *Peu pas*.

(2) *Bam-i-Dounia* evel ma lavar ar Bersianed en o yez. *Bam* eo ano persianek an doenn sklat ha leurheñvel a vez war an tiez e broiou peuzdic'hlao Kreiz-Azia, L. Cahun, *Introduction l'histoire de l'Asie*, 1896, p. 4, n. 1.



Reter, ez eus er c'hontrol kalz a dud mentet-dreist, o tizout 1 metrad 80 hag ouspenn (3).

Disheñvelderiou ker bras-all a zo etre Tibetiz e-keñver temz-spered. Meuriadou tud sioul, peoc'hus, abaf, aonik zoken a zo en o metou. E meuriadou-all, en enep, n'eus nemet tud taer, disaouzan ha brezelgar (4). Ar rummadou Tibetiz-se eo o deus c'hoariet eur roll a bouez en Istor Bro-Sina. Alïes ez eo bet argadet ganto kevrennou kornogel ar vro vras-se e-pad ar Grenn-amzer. E dibenn ar ragistorvez, pe e-doug ar c'hentistorvez, o deus kenoberiet moarvat da bobla Bro-Sina. Gwirheñvel eo, da vihana, e teuas dre hent an Tibed da ober o annez er Yun-nan, er C'houei-tcheou, er Se-tchouen hag er C'han-sou, penn-kef ar pobladou bremañ a zo bet graet anezo, diouz liou o c'hen ha linennadur o dremm, *Gwenngroc'heneien Vro-Sina* (5).

(3) Gabriel Bonvalot, *L'Asie inconnue : à travers le Tibet* (mouladur Flammarion, *s. a.*), pp. 330-1, 333-4, 344.
(4) Komandant D'Ollone, *Mission d'Ollone 1906-1909 : Les Derniers Barbares (Chine-Tibet-Mongolie)*, 1911, pp. 264-337.
(5) E. Roux, *Aux sources de l'Irraouadi*, war *T. du M.*, 1897 , Doktor A. F. Legendre, *Le Far-West chinois : Deux années au Se-tchouen*, 1905 ; *Kien-tchang et Lolotie (Chinois-Lolos-Sifans)*, 1910 ; *Au Yun-nan et dans le Massif du Kin-ho (Fleuve d'Or)* 1913 ; *Les Blancs de Chine*, war *Rev. anthropol.* 1925 (renta-kont gant S. Reinac'h, war *Rev. archéol.* 1925, II, p. 299. — Hena poblañs Vro-Sina, er ragistorvez, a ziskouez beza bet anezi Dugroc'heneien vorianheñvel a veve diwar hemolc'hi ha pesketa. Aspadennou anezo, er boblañs-vremañ, a gaver en holl vroiou ar Reter-Pella, betek en uhel-draoniennou an Tibed, en enezennou ar Japan hag e toundrennou Biz Siberia (G. Montandon, *Négroides du Nord asiatique*, war *Anthr.* 1926). An akra drem-mou-tud a c'heller da welout war ar bed eo re ar Vorianheñveled-se eus Reter Azia. Hogos heñvel ouz marmouzien ez int dre o rakkarvanegez ha ledander iskis o genou (genou sabren-nadbeñvel). — Diwar-benn an hent a gas eus Kaboul (Afganis-

Kennes an eil re d'ar re-all emañ Tibetiz dre an hevelep doare-beva. Mesaerien-loened ez int, hag, en traoniennou klet, douar-struj enno, ez int ouspenn gounideien-douar. Eun ere-all a zo kenetrezo : hini ar yez. An tibeteg a hañval beza diwar an hevelep mammyez ragistorek hag ar birmaneg, al loloeg, ar sinaeg, ha marteze ivez an taïeg (6). Nemet, e-keit ha m'emañ ar sinaeg aet d'eur yez unsillabennek-rik, da heul peuruzadur e c'heriou, ar peurfatadur enno eus an holl sillabennou didon, e van e tibeteg roudou anat ha stank a-walc'h eus eur stad kosoc'h, diousillabennek pe lïessillabennek zoken.

N'eus ket kalz a Dibetiz. Diouz ar veajourien hag

tan), Peschaver (Penjab) ha Leh (Kachmir) da Vro-Sina dre an Tibed, lenn E. Demolins, *Comment la Route crée le Type social*, I, pp. 249-57. Er-maez eus an Tibed hag en hanternoz d'ezañ, ez eus bet eun hent-all etre ar C'hornog ha Bro-Sina, *Hent ar Sidanerien*, dre gêriou Kachgar, Yarkand ha C'hotan, traoniénn an Tarim ha Kreisteiz Mongolia. D'arempredet-stank eo bet an Hent-se, en Hen-amzer hag er Grenn-amzer, gant Gwenngroc'heneien Kornog Azia : Skuthed, Saked, Sogdianiz, Baktrianiz, h. a. Drezañ en em ledas kredennou ha doareou-skriva ar Wenngroc'heneien e-touez an Durked, ar Vongoled, ha betek e-metou ar Vandchoued ha Sinaïz (ar zoroastradegez, ar gristeniez, ar vohamediez, al lizerennegou aramaek, siriek-estrangelek, sogdianek). Eus bro-C'hotan eo deuet da Dibetiz anaoudegez an arem, evel m'hen laka anat ano tibetek ar vro-se : *Li-yul* « Bro an Arem ». Diwar-benn ar roll c'hoariet en Istor meur ar sevenadurez gant kêriou Kachgar, Koutcha, Yarkand ha C'hotan, lenn oberennou bras Seur Aurel Stein, *Serindia*, 5 levrenn, Oxford, 1922 ; *Innermost Asia*, 4 levrenn, Oxford, 1928.

(6) Ken diaes emañ lavarout da vat da be gerentiad-yezou e tenn an taïeg (siameg, laosieg, h. a.) ha m'emañ, en Europa, barn kerentiez an albaneg ; ha diwar an hevelep abeg eo : ar yezou taïek, evel an albaneg, o deus amprestet geriou a-vilvern digant ar yezou estren bet komzet endro d'ezo, J. Przyluski, *Langues taï*, e levr Meillet ha Cohen, *Langues du Monde*, pp. 379-84.



an douaroniourien, emañ war vrall ar brasniveradur a raer anezo etre daou vilion ha pevar milion. N'eo ket gwirheñvel e ve en tu-hont da bevar milion a dud o veva er vro-se (ar c'hementad end-eeun a vev e Breiz hizio). Ha d'an Tibed beza, da vihana, diou wech brasoc'h eget Galia a-bez, emañ an darn-vuia anezañ dindan meinegou ec'hon-divent hag aradennadou meneziou ramzel. N'emañ ket, gant-se, evit goudori ha maga eur stank a boblañs.

Ar bihan eus o niver an hini a viras ouz Tibetiz an istorvez da badusaat hag astenn an aloudadennou a rejont e Bro-Sina, er mareou m'edo ar vro vras-se dizunvanet ha dinerzet dre ar brezeliou-diabarz (7).

(7) Dre hent ar steppennou (Turkestan ha Kreisteiz Mongolia), hag etro dibenn ar ragistorvez ha derou kenta an istorvez (4000-3000 kent H. S.) e hañval beza bet degaset eus ar C'hornog darn eus ar penna elfennadou a sevenadurez ma tiwanas diouto diwezatoc'h sevenadurez Vro-Sina. Eus ar C'hornog ivez ha dre an hevelep hent, e teuas, etro an XX[vet]-X[vet] kantved kent H. S., binviou-brezel (ar c'hleze, ar c'harr-emgann war ziou rod, pevar marc'h outañ) ma tleas Sinaïz d'ezo, moarvat, o zrec'h war ar peb-all eus henvroïz. E derou ar c'henta milved kent H. S., edo eus Bro-Sina eur c'hevredad prinseleziou grounnet a bep tu gant Barbared ha Gouezidi a stourme war droad. Unan eus ar prinseleziou-se, an amparta anezo er brezel, hini Ts'in, « loen fero Ts'in » diouz ma lavar an hen-istorourien sinaat, a lonkas ar re-all hag a grouas an Impalaerded. Eus *Ts'in* e teu an ano *Sinae* a veze graet eus Sinaïz gant ar Romaned. Dishenvelout a rae ar re-mañ ar *Sinae* (Sinaïz an Hanternoz) diouz ar *Seri* (« Sered », Sinaïz ar C'hreisteiz), anezo peurvuia Barbared sinaekaet pe war an hent d'en em sinaekaat. Eus bro ar re-mañ (Serika), e teue da Rom ar seiz (sidan, seiz Serika), dre hent Kreisteiz Mongolia ha traoniénn an Tarim pe *Yarkand-Daria* « stêr Yarkand » (Hent ar Sidanerien). Sinaïz, diouz o zu, a reas *Ta Ts'in* « Sina Veur » eus Impalaerded Rom. D[r] Ollone, *La Chine novatrice et guerrière*, 1906, pp. 13, 18-22, 33, 112-4, 154-5 ; C. G. Seligman, *Bird-chariots and socketed celts in Europe and China*, war *Journ. of the Royal Anthropological Society of Great*

Bewech m'en em gave unvanet adarre Sinaïz dindan beli eun impalaer brezelgar, e veze trec'het Tibetiz gant an armeadou bras a gase outo, hag argaset endro d'o meneziou (8).

Galloud-brezel Tibetiz a zo en e varr en VIII[vet] kantved goude H. S. Emaint o c'hourdrouz neuze Sinaïz diouz tu ar reter hag an Arabed (nevez-aloubet ganto Sogdiana) diouz tu ar c'hornog. Lakaat a reont o dourn war Kachgar, o kaela evel-se hent Persia hag India ouz Sinaïz, hag, eun nebeut bloaziou warlerc'h, e kemeront Si-ngan-fou (Tchang-Ngan), kêr-benn Bro-Sina (9). Ar Vongoled o-unan a voe ret d'ezo en em glask betek teir gwech evit suja Tibetiz. C'houita a reas war an taol-se o impalaer hollvrudet Tchingiz-C'han (1162-1227), hag e vab war e lerc'h. E zouaren hepken, C'houbilaï-C'han (1260-1294), a dizas faeza Tibetiz. En XVIII[vet] kantved (1751), e koueze an Tibed e dalc'h Bro-Sina, ha menel a reas evel-se betek derou an XX[vet] kantved (10).

Penna darvoud a zo bet en Istor Tibetiz, eun darvoud hennez ne reas ar frouez anezañ nemet paotaat

*Britain*, 1920 (renta-kont war *Anthr.*, 1921, p. 558) ; M. J. Rostovtszev, *L'Art gréco-sarmate et l'Art chinois à l'époque des Han*, war *Arethuse*, 1924 ; H. Maspéro, *La Chine antique*, 1927, pp. 17-26, 607-21 ; M. Granet, *La Civilisation chinoise*, 1929, pp. 71-8, 92, 155-8 ; R. Grousset, *Les Civilisations de l'Orient*, III : *la Chine*, 1930.

(8) Keñveria eveziadennou F. Lot diwar-benn an aloudabennou graet e Galia gant ar Vrezoned enbrôet en Arvorig, *La Fin du Monde antique et le Début du Moyen-Age*, 1927, pp. 249, 407-8.

(9) Gwella levriou da lenn diwar-benn Istor Azia eo re R. Grousset, *Histoire de l'Asie*, 3 levrenn, 1921-1922 ; *Histoire de l'Extrême-Orient*, 2 levrenn, 1929.

(10) D'Ollone, *Chine novatrice et guerrière*, p. 44 ; Herri Cordier, *La Chine*, 1921, p. 89.



ha kreski a-hed ar c'hantvedou betek hon Amzer, eo o zroïdigez ouz ar vouddhaadegez er VII[vet] kantved goude H. S. (11). E derou ar c'hantved-se, e lezas ar roue tibetat Srong-btsan-sgam-po, goude astenn e veli war holl boblou an Tibed, kredenn Vouddha d'en em leda dre e rouantelez. En eur ober eur c'hantved, e voe trôet Tibetiz holl gwitibunan d'ar feiz nevez hag e stagas neuze lenneien an Tibed, al lamaed, da drei diwar ar sanskriteg hag ar yezou indezek-all e

(11) Ar vouddhaadegez eo eul lezenn a vuhezegez savet er VI[vet]-
V[vet] kantved kent H. S., e kevrenn hanternoz an Indez, gant eun
den uhel eus renkad ar Vrezelourien, eus meuriad ar Sakiaed,
anvet *Siddharta* « Tizer-e-bal » diouz e ano-den, ha *Gaoutama* (e
palieg *Gotama* ; eus *gaous*, *gao*, *go* « ejen, buoc'h » er yezou
ariek) diouz e ano-tiegez. P'edo 29 vloaz, ec'h en em dennas
eus ar bed, hag ez eas da veva er c'hoadou hag en digenvezde-
riou, o prederia doun hag o kastiza e gorf en doare garva.
Da benn c'houec'h vloaz, e teuas eur c'houlaouadenn veur da
bara en e spered war wir natur ar vuhez, an den hag ar bed.
Trec'h neuze da douelladennou Mara Papiyan (an Drouk-Spe-
red), e tilezas ar gouelec'hiou, e tistagas diouz ar garventeziou-
korf, hag ec'h en em daolas da brezeg. Graet e voe anezañ
*Sakia-mouni* « penedour, embleustrer ar Sakiaed », en abeg d'ar
c'houec'h vloaz a binijenn en doa renet el lec'hiou distro, ha
*Bouddha* « an Dihunet, ar Goulaouet, an Desket », en abeg d'ar
weledigez veur en doa bet. Daoust d'an diegi o devez bremañ
an Aziaded a ouenn velen rak degemer da wir e oa ar Bouddha
eun den a ouenn wenn, gwirheñvel-bras eo koulskoude e oa
orinet e gerentiad er bagadou Skuthed pe Saked, indezeurope-
gerien a yez ha gwenngroc'heneien a ouenn, a zo deuet naous-
ped gwech, e-pad hen-amzer an istorvez, da ober o annez en
Indez. Tad ar Bouddha a oa roue e Kapilavastou « Kêr-ruz »,
eur c'hant miltir bennak en hanternoz da Venares, er c'hom-
pezennou en em astenn ouz troad ragaradennadou kenta an
Himalaya. E. Senart, *Essai sur la légende du Bouddha*, kenta
mouladur, 1875 ; eil mouladur, 1882 ; P. Carus, *L'évangile du
Bouddha raconté d'après les anciens textes*, troidigez c'hallek
gant L. de Milloué, 1902 ; Rhys Davids, *Early Buddhism*, 1908 ;
A. B. Keith, *Buddhist Philosophy*, Oxford, 1923 ; R. Grousset,
*Histoire de la Philosophie orientale*, 1923.

tibeteg, resis-mat ger evit ger, levriou santel ar vouddhaadegez (12). Meur a gantved e padas al labour-se, en abeg dreist-holl d'ar bern bras a levriou a oa da drei, ha da ziaesderiou an droïdigez end-eeun, an tibeteg o veva eur yez disheñvel a-grenn diouz ar sanskriteg ha diouz ar yezou ariek-all eus an Indez kar d'ar sanskriteg. Pa voe kaset da benn, en em gavas e piaou gant Tibetiz daou zastumad bras : an hini kenta anvet *Kandjour*, anezañ kant eiz levr enfollenn ha teo, enno kelennadurez ar Vouddha, pe, da vihana, an hini a lakaer war e ano ; an eil, graet anezañ *Tandjour*, ennañ daou c'hant ha pemp war-nugent levr, enfollenn int-i ivez, o rei kelennadurez Tadou an Iliz vouddhaek. An darn-vuia eus al levriou-se a oa bet trôet diwar ar sanskriteg, eun nebeut anezo diwar ar palïeg, ar sinaeg ha diwar yezou-all aet bremañ da get. « An daou zastumad tibetek, brasoc'h eget an dastumadou sinaek, a zo anezo evel eun adsked gwirion eus eur sevenadur en e bez. Tro-war-dro d'ar vouddhaadegez en em gav dastumet ar yezadur, ar ventadouriez, ar

(12) Al lamaed ne dint ket hepken gouizieien bet grazuet e skoliou-meur o bro. Bez' ez eus anezo, ouspenn, beleien, menec'h, o deus bet digant o mistri, o zadou speredel, a-gevret gant an deskadurez, an ennerzekaat (*angkour*). Tibetiz a ra *angkour* « ennerzekaat, ennerzekadenn » eus eur c'henoberiad eneel ma tremen drezañ (hervezo) eus ar mestr d'an diskibl eur galloud, eun nerz a lakay hemañ gouest pe da seveni an ober-mañ-ober pe da embreger pleustradou-zo o tenna d'an diwana ha d'ar c'hreski ennañ eus barregeziou korf ha spered a lies doare. *Lama*, gant-se, a zo en Tibed eun ano enorus-dreist n'o deus gwir d'hen dougen nemet ar gloer uhel. Ar peb-all eus ar menec'h a vez graet anezo eun ano-all : *trapa* « skoliad, studier, diskibl ». Ha skolidi o buhez-pad e van kalz eus ar re-mañ, rak rouez a-walc'h eo en o zouez ar re a zo kavet gant o mistri dellezek a sevel uheloc'h.



reizveizaderez, an helavarouriez, ar varzoniez, ar steredoniez, al livouriez, an delwennerez. Pa skôas gant bro-Indez ar walenn a gastiz eus an argadadegou muzulmat (13), pa voe diskaret manatiou Nalanda, Vikramasila, Uddandapouri, tangwallet al levraouegou anezo, lazadeget pe argaset o menec'h, an Tibed eo, a-gevret gant an Nepal en e gichen (14), a rôas minic'hi d'an diweza dismantradou eus sevenadurez vouddhaek an Indez. Buhez ha nerz a-walc'h a voe zoken gant ar vouddhaadegez tibetek evit gallout skigna d'he zro ar sevenadurez vouddhaek. Douaren an Tchingiz-C'han brudet, C'houbilaï-C'han e ano, goude staga an Tibed ouz e impalaerded ec'hondivent, en em drôas ouz ar vouddhaadegez diwar levezon al lama tibetat Saskia Pandita. Urz a rôas raktal (1251) da drei en e yez, ar mongoleg, an holl eus al levriou santel » (15). Troïdigez ar C'handjour tibetek e mongoleg a voe kaset da benn e 1623, ha moulet kerkent ha graet (16).

Pa gouner n'eo bet biskoaz an Tibed evit maga

(13) Cl. Huart, *L'Inde musulmane*, war Larousse, *Hist. générale des Peuples*, II, pp. 396-7 ; Ferishta, *History of the Rise of the Mahomedan Power in India*, troïdigez saoznek gant J. Briggs, 4 levrenn, 1910 ; Cl. Huart, *Histoire des Arabes*, 2 levrenn, 1912-1913 ; Visant Smith, *The Oxford History of India*, 1919.

(14) Silvan Lévy, *Le Népal, étude historique d'un royaume hindou*, 3 levrenn, 1905-1908. Trei ouspenn ouz al levriou embannet gant an Doktor Gustav Le Bon e 1885-1890 : *Exploration archéologique de l'Inde et du Népal*, 5 levrenn ; *Voyage au Népal*, war *T. du M.*, 1886 ; *Le Népal et les régions peu explorées de l'Inde*, 1 levrenn (e ti Plon).

(15) Silvan Lévy, *L'Inde et le Monde*, eil mouladur, 1928, pp. 50-1.

(16) Ar Vongoled o deus graet gant ar moulerez ken abred hag ar XIVvet kantved, J. Deny, *Langues mongoles*, war Meillet ha Cohen, *Langues du Monde*, 1924, p. 232.

en tu-hont da bevar milion a vroïz, ha n'en deus ket gallet, gant-se, kaout nepred nemet eun niver bihan a lenneien, a labourerien ouiziek, e tañvaer kened dispar an taol kaset da benn gant al lamaed. Seul gaeroc'h eo ma n'eus anezañ nemet eul lodenn eus al labour o deus graet. A-viliadou e niverer al levriou diwar o dourn e levraouegou meur manatiou an Tibed. Disheñvelderiou bras a zanvez hag a stumm a zo etre al levriou-se. Bez' ez eus en o metou skoueriou stank a-walc'h eus an doare lennegez a anver en Europa « lennegez beleien-bobl », da lavarout eo levriouïgou evit kelenn ha skouervataat an astud, skrivet hep aked nag e-keñver reizded ar yez nag e-keñver kened ar stummadur. Hogen ar pep gwella hag ar pep brasa eus al levriou-se a zo diwar-benn an uhela danveziou ma pleustr warno spered an Aziaded desket. Ar c'hudennou diaesa ha hardisa m'eo bet biskoaz an Denelez e preder ganto a vez embreget enno. Brudet eo lennegez prederourien an Tibed dre an holl vroiou bouddhaek, ha gant gwir abeg, rak bez' ez eus anezi unan eus dibarela lennegeziou a zo en Azia (17).

(17) Taolennadou mat eus Tibetiz gwelet a-ziavaez a vezo kavet e levriou ar veajourien vras : Huc, *Souvenirs d'un voyage dans la Tartarie et le Thibet (1844-1846)*, 2 levrenn, 1857 ; N. Prjevalsky, *Mongolie et Pays des Tangoutes*, troïdigez c'hallek gant G. du Laurens, 1880 ; G. Bonvalot, *De Paris au Tonkin à travers le Tibet inconnu*, war *T. du M.* 1891 ; Sven Hedin, *A travers les glaces et les sables de l'Asie Centrale*, id. 1898 ; *Im Herzen von Asien*, Leipzig, 1903 ; *Le Tibet dévoilé*, war *T. du M.*, 1910 ; Savage Lander, *Le voyage d'un Anglais aux régions interdites*, id. 1899. H. a. A-zivout Tibetiz gwelet a-ziabarz, Aleksandra David-Neel, *Voyage d'une Parisienne à Lhassa*, 18vet mouladur, 1929 ; *Mystiques et magiciens du Tibet*, 1929 ; *Initiations lamaïques*, 1930.



# Notennou

Eur wech c'hoaz e rankomp gortoz a-raok moula an holl notennou hon eus aozet pell 'zo. Moulet e vint en niverenn a zeu.

## Embannadurlou nevez

*TREC'H AR GARANTEZ, romant, gant B'rogarour, 160 pajenn, Editions d'Arvor, Gwengamp. Hep priz merket.*

Eur romant a c'heller e lenn, hep poan, eus ar penn kenta betek ar penn diweza. Eur romant a garantez : merc'h eur mestr-skol o timezi gant eur mestr-skol. Gouest eo an oberour da skriva levriou mat, ha levriou mat a skrivfe ma karfe tostaat eun tammig muioc'h ouz ar vuhez ha pellaat diouz an abostolerez. Ar yez a zo reiz a-walc'h, enni eun nebeut traou iskis koulskoude.

*HISTOIRE DE L'IRLANDE, gant Ernest Joynt, 228 pajenn, Nouvelles Editions Bretonnes, Kemper. E gwerz en « Imprimerie Commerciale de Bretagne », Roazon. Priz : 12 lur.*

E brezoneg hor bije karet gwelout moula al levrmañ, savet gant unan eus ar re wella hag ar re speredeka e-mesk Iwerzoniz. Evel m'emañ, talvoudus e vo koulskoude, ennañ eun diverra eus penna darvou-

dou istor eur vro a c'hellomp kemer enni meur a skouer.

Gant plijadur hon eus lennet pedervet niverenn ar gazetenn L'ANNEAU CELTIQUE, renet gant an Ao. R. Régnier. Pennadou brezonek a zo enni, ha keleier a bep seurt. Evit koumananti, skriva d'an Ao. Régnier, 75, rue de Fougères, Roazon, K. R. 143-75, Roazon. 2 skoed ar c'houmanant.

Gant plijadur e lennomp, e niverenn genta ARMOR, kazetenn Unvaniez Sportel Brezoned Paris, eur pennad brezonek gant B. Jaffres diwar-benn ar sport. Eun dachenn muioc'h digoret d'hor yez. 10 lur ar c'houmanant, 3, rue de Palestro, Paris (2e).

---

## " GWALARN " ha " KANNADIG GWALARN "

GWALARN. — Eun niverenn bep miz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 30 lur (broiou estren : 35 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 22 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

KANNADIG GWALARN. — Stag ouz « Gwalarn ». Eun niverenn bep daou viz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 15 lur (broiou estren : 20 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 12 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour* : Y. DRÉZEN

